# TAOLENN





# EUR BUGEL A ZO GANET

## Mister Nedeleg e daou arvest

(C'hoariet evit ar wech kenta e Roazon-Breiz, 24-12-41)

*Tud ar c'hoari :*

BIEL, *eun den koz.*
TINA, *eur vaouez koz.*
TUJEN, *eun den yaouank.*
JANED, *eur vaouez yaouank.*
LOLA.
AN DEN.

### ARVEST KENTA

*En unan eus fabourziou Brest, e penn pella eur straed hanter echu, etre kêr hag ar maeziou, ez eus eun ti bihan nevez, heñvel-mik ouz an tiez a c'heller gwelout a-vil-vern en-dro d'ar c'hêriou bras.*

*Noz eo. Brumenni a ra. Eur gambr en ti-se a zo sklerijennet. Bez' e talv da gegin ha da sal-debri war eun dro. An arrebeuri a zo, lod anezo, eus ar seurt a c'heller prena er staliou bras n'eus forz e pelec'h dre ar bed-holl. Lod all a zo arrebeuri a c'hiz koz, bet gwechall hep mar en eun ti-feurm war ar maez.*

*Eun den koz a zo azezet en eur gador-vrec'h e-tal ar fornez. Emañ o vutuni. Eur wech an amzer e ra war-dro an tan.*

*Eur vaouez koz, gwisket hervez giz Bro-Leon, a zo o vont-dont dre ar gambr. O tresa an daol emañ.*

TINA. — Poent eo d'ezo dont en-dro eus oferenn ar Pellgent. An dud yaouank ne soñjont ket kalz en dud koz. Abaoe nav eur emaoun o labourat. Me a lavar d'it em bije kavet gwell mont d'am gwele.

BIEL. — Te ivez, Tina, a gare mont gwechall da c'haloupat.

TINA. — N'eo ket me da vihana am bije lezet va mamm da c'hortoz, ha da derri he c'hein oc'h ober ar gegin. Met bremañ, an dimezelled a ra pez a blij d'ezo...

BIEL. — An dimezelled ? Dimezet eo Janed moarvat.

TINA. — Ya, dimezet eo. Ha n'eo ket o timezi he deus kavet ar skiant. Me a gavé d'in e oa Tujen eur paotr fur. Bremañ e welan ne ra nemet senti ouz e wreg, hag e teu da veza sotoc'h egeti.

BIEL. — Priedou nevez ! A-boan dimezet ! Evidomp-ni, dimezet omp abaoe daou-ugent vloaz, hag atao e sentan ouzit, n'eo ket gwir ?

TINA. — Ya, chom azezet war da gador eus ar mintin betek an noz, ha lezel ac'hanoun d'az servija evel pa vijes eur bugel.

BIEL. — Te 'oar, gant ar remm...

TINA. — O, ar remm ! Me am eus remm ivez, ha ne glemman ket, hag e ran va labour heñvel. Panevedoun, an ti-mañ a vije gwasoc'h eget eur c'hraoumoc'h, pevar den ennañ o louza, hag unan hepken o naetaat.

BIEL. — Ober a rez da labour, Tina, met evit



klemm, ne rez nemet an dra-se eus ar mintin betek an noz, hag alies eus an noz betek ar mintin.

TINA (*hep selaou*). — Teir loa ! N'eus mui nemet teir loa en diretenn... Petra 'ra Janed gant al loaiou ? Pa'z eus diou vaouez en eun ti, ha daou waz ouspenn, den ne oar morse da belec'h ez a an traou. (*Furchal a ra e pep korn eus ar ganastell*). Ya, poent eo da Janed mont kuit da loja en eun ti all gant he gwaz. Neuze n'o devo ket kement a amzer da fringal, hag e c'hellin diskuiza eun tammig e fin va buhez.

BIEL. — Lez an dud yaouank, Tina, da gemer o flijadur. Amzer o devo bepred da labourat. Digarez o devo atao d'en em chala. Daoust ha droug a reont o vont da oferenn ar Pellgent ? Gwasoc'h a c'hellfent ober da dremen nozvez Nedeleg.

*An nor a sko en diavaez a zigor sioulik. Eur plac'h yaouank ugent vloaz a laka he fenn e-barz ar gambr.*

TINA (*imoret*). — N'out ket aet da gousket, te ?

*Ar plac'h a van difiñv, eur mousc'hoarz iskis war he dremm.*

TINA. — Ma n'out ket aet da gousket, deus tre. Na lez ket an nor digor d'ar pevar avel da dremen da sklasa ac'hanomp betek mel hon eskern.

BIEL. — Deus tre, Lola, deus da azeza e-tal ar fornez. Eur gouign az po mar dout fur.

*Ar plac'h ne flach ket an distera.*

TINA. — Dont a ri tre, pe ne ri ket ?

LOLA. — Ne felle ket d'eoc'h lezel Lola da vont da oferenn ar Pellgent. Tujen ha Janed a zo aet, ha ne felle ket d'ezo kemer Lola kennebeut.

*Dont a ra tre er gambr. Azeza a ra war eur gador e-kichen Biel. Hemañ a grog en he daouarn.*

BIEL. — Tina, yen-skourn eo he daouarn da houmañ. Da belec'h eo aet adarre ?

LOLA. — Chomet oun e-tal ar prenestr da selaou ar c'hleier, pa na felle ket d'eoc'h va lezel da vont d'an oferenn. Met n'em eus klevet netra. Neuze oun aet war an hent.

BIEL. — He dilhad a zo gleb-teil.

TINA. — Ha dont a ra gant he botou leun-fank da vastari d'in va flañchod. Me hag a zo bet o koara anezañ derc'hent dec'h.

LOLA. — Aet oun war an hent. Gwelet em eus ar pez n'hoc'h eus gwelet biskoaz. Ar pez n'o deus ket gwelet ar re a zo aet d'an iliz. Ar pez o dije tud pinvidik roet kalz arc'hant da welout.

BIEL. — Tomm d'ezi eur banne laez, Tina. Emañ o vervel gant ar riou. Ret eo diwall na gouezfe klañv evel warlene.

LOLA. — Gwelet em eus eun den.

TINA. — Eun den ? Siouaz va Jezuz !

LOLA. — Eun den en deus komzet ouzin.

BIEL. — Dao e vije bet d'it prenna dor an traoñ, Tina.

LOLA. — Eun den en deus komzet ouz Lola.

TINA. — Peseurt den ?

LOLA. — Me a oar piou eo an den-se.

BIEL. — Eun amezeg moarvat ?

LOLA. — N'oa ket eun amezeg.

TINA. — Eun den o vont d'an oferenn ?

LOLA. — N'edo ket o vont d'an oferenn.



BIEL. — Klasket en deus ober droug d'it ?

LOLA. — N'en deus ket klasket ober droug d'in. Me a oar piou eo an den-se. Penaos en dije klasket ober droug d'in ? An den-se a zo eur sant bras. An den-se a zo Sant Jozeb.

BIEL. — Ya ya.

LOLA. — Edo gant ar Werc'hez Vari. Met Lola n'he deus ket gwelet ar Werc'hez Vari. Ar Werc'hez a oa chomet pelloc'h e-tal eur bod-spern. Sant Jozeb a zo deut d'am c'haout. « Plac'h yaouank, » emezañ, « dre druez, deuit da rei sikour d'am gwreg a zo klañv ha tost da gaout eur bugel. Skuiz eo o vale. N'hell ket mont pelloc'h. Estrenien omp. N'anavezomp den dre amañ ha n'hon eus ket a arc'hant ».

BIEL. — Ha petra ac'h eus respontet ?

LOLA. — Lola a oa re souezet. N'he deus respontet netra. Neuze Sant Jozeb a zo aet pelloc'h e-kreiz an deñvalijenn.

*Tina a zegas eur banne laez tomm da Lola.*

TINA. — Ev ar banne laez-mañ, ha ro peoc'h gant da ziotachou. Goude se ez i prest da gousket.

*Lola a ev al laez goustadik. An nor a zigor, ha daou zen yaouank, eur paotr hag eur plac'h, a zeu tre.*

TINA. — N'hoc'h ket re abred ho-taou. Gwechall ne bade ket keit-se oferenn ar Pellgent.

TUJEN. — N'omp ket chomet da c'henaouegi koulskoude. Re yen eo an noz. Brumenni a ra, eur spont.

JANED. — Sell 'ta, Lola 'zo amañ ?

TUJEN. — Oc'h eva emañ dija ? N'he deus ket gortozet ac'hanomp ! Penaos ez a ar bed, Lola ?

BIEL. — Lola a zo aet da bourmen. Gwelet he deus

Sant Jozeb, a oa gant ar Werc'hez Vari. Eun tamm kaozeadenn he deus graet gantañ.

TUJEN. — N'he deus ket pedet anezañ da fiskoania ?

JANED. — Ni ivez hon eus gwelet Sant Jozeb hag ar Werc'hez Vari, Lola. En iliz emaint, er c'hraou Nedeleg. Warc'hoaz ez i d'o gwelout. Hag e weli ar Mabig Jezuz, hag ar bastored gant o deñved, hag ar steredenn, hag an ejen hag an azen, ha tout.

BIEL. — Ar Sant Jozeb he deus gwelet en doa ezomm anezi da rei sikour d'ar Werc'hez.

TUJEN. — Na laouen e vije bet ar Werc'hez Vari da gaout sikour digant Lola !

JANED. — Douget ez pije ar Mabig Jezuz war da varlenn, n'eo ket 'ta, Lola ?

TUJEN. — Ne respont ket. Mouzet eo. Mouzet out, Lola ?

BIEL. — Lez anezi.

JANED. — Ar re a gomz gant ar sent hag ar santezed ne gavont mui brao kaozeal gant tud dister eveldomp.

*En-dra ma komze ar re all, Tina a zo bet o tiskenn kafe ha laez er bolennou.*

TINA. — Arsa, tudou, n'hoc'h eus ket kollet amzer a-walc'h, a gav d'eoc'h ? Prest eo ar c'hafe. Deuit da azeza. Ar wech diweza eo d'in en em vrevi evel-se d'ober plijadur d'ar re all.

*Azeza a reont ouz taol. Lola a van war he c'hador e-tal ar fornez.*

BIEL. — Brao oa an oferenn ?

JANED. — N'oa ket ken brao ha warlene.



BIEL. — Morse ne vez oferenn ar Pellgent ken brao ha warlene.

TUJEN. — Kaer oa ar sonerez.

JANED. — Leun-tenn oa an iliz.

TUJEN. — Ret eo bet d'in en em ganna da gaout diou gador.

JANED. — Kalz tud o deus ranket chom war sav.

TUJEN. — Eur c'hamarad d'in a oa eno, unan hag a gave d'in ne lakae morse e droad en iliz.

TINA. — Ha te, ne lakaez ket kalz da droad en iliz ivez.

TUJEN. — Gant hor gwragez edomp hon-daou.

BIEL. — Ya, ar baotred, pa zimezont, a ya d'an iliz da blijout d'o gwragez. Se ne bad ket atao. Biskoaz n'oun aet d'an oferenn nemet goude va eured. Tina a felle d'ezi ez ajen ganti. Aet oun eur wech, diou wech. D'an trede gwech he deus lavaret d'in hec'h-unan n'em boa ket ezomm da vont ken.

JANED. — Tav 'ta. Ne glevit ket eun dra bennak ?

TUJEN. — Eun dra bennak ?... Pelec'h ?

JANED. — Selaouit 'ta !

*An holl a chom difiñv da selaou.*

MOUEZ AN DEN, *er maez*. — Tud 'zo en ti ?

*Eur pennad.*

MOUEZ AN DEN. — Tud 'zo en ti ?

*Tina a ya da zigeri ar prenestr.*

TINA. — Petra 'glaskit ?

MOUEZ AN DEN. — Dre druez, deuit da rei sikour d'am gwreg a zo klañv ha tost da gaout eur bugel. Skuiz eo o vale. N'hell ket mont pelloc'h. Estrenien

omp. N'anavezomp den dre amañ ha n'hon eus ket a arc'hant.

*An holl a zo savet, nemet Lola.*

LOLA (*sioul-meurbet*). — Sant Jozeb.

JANED. — Petra ober ?

TUJEN. — Chomit aze. Mont a ran.

TINA. — Mar fell d'it ober eun dra bennak, Tujen, ez i da gerc'hat eur medisin. Evit ar vaouez, se 'zo afer ar merc'hed. Deus, Janed.

BIEL. — Hag hor fiskoan ?

TINA. — Hor fiskoan he deus gortozet pell a-walc'h. Bez' e c'hello gortoz c'hoaz.

*Tina he deus gwisket he chal ha kemeret he disglavier. Janed ha Tujen a laka o mantell. Mont a reont kuit o-zri. Biel a serr ar prenestr hag a zeu en-dro da azeza.*

BIEL. — O kousket emaout, Lola ?

*Lavaret e vefe emañ Lola o kousket. A-daoltrumm e sav hag ez a war-du an nor.*

BIEL. — Lola, da belec'h ez ez ?

LOLA. — Ne welez ket ?

BIEL. — Chom amañ, Lola.

LOLA. — Ne welez ket aze dre ar prenestr ? Evel e Bezleem gwechall.

BIEL. — Serr eo ar prenestr. N'eus netra aze.

LOLA. — Ar steredenn ! ar steredenn !

*Redek a ra er-maez.*



## EIL ARVEST

*An hevelep kambr, div eur diwezatoc'h. N'eus mui goulou. An tan er fornez a zo maro. Goude eur pennad, dor an diavaez a zigor. Ar goulou a ya war enaou, ha setu Tina o tont tre, grounnet en he chal, he disglavier gleb ouz he brec'h. Tina a ya raktal davet Biel, morgousket war e gador.*

TINA. — Amañ out chomet ? Abaoe div eur ma'z omp aet kuit ?

BIEL (*o tihuni*). — Te eo, Tina ?

TINA. — Ya, me eo. Va Doue, lezet ec'h eus an tan da vervel !

BIEL. — Pelec'h out bet ?

TINA. — Pelec'h oun bet ? N'ec'h eus ket soñj da belec'h omp aet ? Eur vaouez o paouez gwilioudi en eul lochenn e-kreiz eur park. Biskoaz kemend-all ! Ha nozvez Nedeleg war ar marc'had ! Den ebet war he zro, nemet he fried, eun didalvez, ha da verc'h Janed, a oa ken spontet ma n'eo ket bet evit ober netra. A, ma ne vijen ket bet aze ! A drugarez Doue, ar medisin a zo deut.

BIEL. — Emañ atao ar vaouez el lochenn du-hont ?

TINA. — Kaset eo bet d'an ospital gant karr ar medisin. Hag eur c'hoz tamm pilhou hepken da lakaat en-dro d'ar bugel. A-boan ma'z eus bet kavet dour da walc'hi anezañ. Me 'lavar d'it ez eus tud a rankfe beza krouget.

BIEL. — Anaout a rez ar vaouez-se ?

TINA. — Hounnez ? N'eus ket ezomm d'hec'h anaout da c'houzout peseurt maouez eo. Hag he fried... ma ! lakaomp ez eo he fried... N'en deus ket lavaret d'in bennoz Doue.

BIEL. — Pelec'h emañ Tujen ha Janed ?

TINA. — Chomet en eun tu bennak adarre. M'o deus c'hoant da fiskoania, fiskoania a raint o-unan. Mont a ran da gousket.

BIEL. — Ha Lola ? Lola a oa ganeoc'h ivez ?

TINA. — Ganeomp edo, digor-bras he genou ganti an holl amzer. Emañ atao gant Tujen ha Janed moarvat. Dont a rez ?

BIEL. — Dont a ran. Skournet oun bremañ. Se ne raio ket a vad d'am remm.

TINA. — Deomp.

*Mont a reont kuit. Goude eur pennadig, Tujen ha Janed a zeu tre.*

JANED. — Daoust ha ne oa ket koant ar bugelig ?

TUJEN. — Koant ? Morse n'em eus gwelet tra ken divalo.

JANED. — O, Tujen ! Ne gav ket d'it ez eo koant gwelout eur bugelig bihan ? Ne gav ket d'it... (*dirolla a ra da leñva*).

TUJEN. — Janed, Janed, va flac'hig kaez, petra 'zo ?

JANED. — Netra... netra... Poan ac'h eus graet d'in o lavarout e oa divalo ar bugelig.

TUJEN. — Petra 'ra se d'it ?

JANED. — An tad hag ar vamm a oa tud dereat, evito da veza paour. Sur oun a se. Ar gwaz a oa eun den kaer, hag ar wreg eur vaouez kalonek ha karantezus. Hag ar bugelig a oa koant, n'eo ket 'ta ?

TUJEN. — Ya ya, koant e oa.



JANED. — Koant evel eun ael.

TUJEN. — Koant evel ar Mabig Jezuz.

JANED. — Arabat d'it ober goap, arabat d'it, Tujen.

TUJEN. — Ne ran ket a c'hoap. Iskis ez kavan, Janed. Petra 'c'hoarvez ganit, plac'h paour ? Lavar d'in... Skuiz out. Gortoz, ez an da domma d'it eur banne kafe. Fiskoania a raimp memes tra.

JANED. — N'em eus ket c'hoant ken da fiskoania. Skuiz oun, ya, skuiz oun. Kemer a rin eur banne kafe evelato. Hag eun tamm bara. Nann, c'hoant kousket am eus (*Trumm.*) Tujen, me 'gred hor bezo dizale eur bugelig ni ivez.

TUJEN. — Petra 'lavarez ?

JANED. — Marteze e lavari ez eo divalo da vugelig.

TUJEN. — Biken ne lavarin seurt tra, Janed. Met hor bugel ne vo ket ganet en eul lochenn. Ha dilhad hor bo da lakaat en-dro d'ezañ.

JANED. — Ya, dilhad hor bo da lakaat en-dro d'ezañ. Peur e vo prest hon ti nevez ?

TUJEN. — Prest e vo kerkent ha ma vo erru hon arrebeuri. Ar miz a zeu moarvat.

JANED. — Gwriat a rin a-hed an devez. Brochennat a rin e-tal an tan pa vo deut an noz. Ha mont a raimp da brena d'ezañ eur c'havell kaer. Na trist e oa al lochenn-se, e-kreiz ar parkeier dindan ar glao !

TUJEN. — Arabat d'it soñjal ken en dud-se, Janed. N'omp ket peorien evelto.

JANED. — Nann, n'omp ket peorien evelto.

*Mont a reont kuit o-daou, brec'h-ouz-brec'h. Ar gambr a van goullo adarre. N'eo mui sklerijennet nemet gant ar goulou gwan oc'h en em sila eus an diavaez dre waskou ar stalafiou.*

*Neuze, Lola a zeu tre, dre zor an diavaez. Kerzout a ra betek kreiz ar gambr.*

LOLA. — N'oun ket aet d'an oferenn. N'o deus ket lezet Lola da vont da oferenn ar Pellgent. Hogen me eo a zo bet galvet gant Sant Jozeb. Ha gwelet em eus Sant Jozeb, hag ar Werc'hez hag ar Mabig Jezuz binniget. Gwelet em eus ar Mabig Jezuz war ar plouz, ha mousc'hoarzet en deus d'in. Mousc'hoarzet en deus da Lola en eur astenn e zivrec'h. Hag e oa ar steredenn o lugerni war ar c'hraou, dres a-zioc'h an nor. Ar steredenn vras, melen-aour, evel eur vleunienn. Hag e oa ivez eur bod-roz. Kutuilhet em eus eur rozenn hag he c'hinniget em eus d'ar Mabig, hag adarre en deus mousc'hoarzet d'in, ha hejet e zournig kuilh da lavarout : « Bennoz Doue d'it, Lola ». Klevet em eus an aelez o kana e doun an Neñv, ha gwelet aelez o tiskenn war an douar, e-giz eur chapeled tan.

*Mont a ra etrezek dor an diabarz. Selaou a ra, ha neuze e tro gant fae.*

Hag ar re-se ivez o deus sellet. Gwelet avat n'o deus ket. Dall eo o daoulagad. Dall eo ar vaouez koz gant an imor hag ar c'houervoni. Dall eo an daou zen yaouank gant levenez ha leunder ar vuhez. Met Lola a sell, hag a wel, hag a oar. Ha Lola n'eo ket eur follez, evel ma lavaront. Trugarez d'eoc'h, va Doue, trugarez d'eoc'h. En ano an Tad, hag ar Mab, hag ar Spered Santel. E nozvez Nedeleg, kement paour a red an hentou eo Sant Jozeb, ha kement paourez a red an hentou eo ar Werc'hez Vari, ha kement bugelig astennet war ar plouz, paket en eun tamm torchouer, eo ar Mabig Jezuz.

ROPARZ HEMON.



# DIK TREVAN

Richard Hughes Williams oa e ano, « hervez ar boaz saoz », evel ma lare John Jones Gelli Levdy gwechall ; nemet abred a-walc'h, war zerou e vuhez lennegel, e stagas da skriva e saozneg, dindan an anoiou « Trevan Arvon » ha « Dik Trevan » (aotre en deus eur C'hembread a skriv e saozneg da zilenn eun ano kembraek). Petra bennak, an eil eus an daou ano a chomas d'ezañ e-mesk e geneiled, daoust m'eo an hini kenta oa ar brava, hep ket a var — hogen meur a gantved a zo aet e-biou abaoe m'edo Kembreiz sod gant an traou brao !

Genidik oa eus Rostrevan, e kontelez Kernarvon, daoust da diegez e dad beza deut eus kosteziou Aberdaron ha, kredenn a-rumm-da-rumm en o mesk, evel ma klevis larout gant ar mab e-unan, ez oant diskennidi d'ar barz koz Lewis Daron. Ganet e voe Dik Trevan war-dro ar bloaz 1878. Mengleuzier oa e dad, ha n'en doe-heñ, a oa eus eun tiegeziad a bevar pe bemp, nemet nebeut an tu da zastum deskadurez ez yaouank. Mont a reas d'e dro da labourat d'ar vengleuz pa voe war-dro daouzek vloaz ; dre natur, avat, ez oa ennañ eun elfenn lennegel, ha kavet en doa an tu da zeski lenn saozneg er skol. Staga a eure da lenn ha da skriva kembraeg ez yaouank. Bez' e oa ivez elfenn eur barz ennañ ha gounid a reas abred priziou er c'henstrivadegou a zalc'hed en e gorn-bro

hag en tro-war-droiou. Klevet em eus, gant tud hen anavezas krennard, eo eur paotr tavedek ha soñjus oa anezañ. Evel-se e voe a-zoug e vuhez.

Tra m'edo er vengleuz, e stagas da veza plijet o lenn romantou. Laret en deus e-unan d'in penaos, en eul lec'h bennak, e kavas peg war eur mouladur marc'had mat eus unan a romantou Charlez Dickens, ma'm eus soñj mat, penaos e lennas an oberenn, gant eur boan n'oa ket bihan, dre ma oa difounn e saozneg. An istor-se ha re all, lennet war-dro an hevelep koulz, a vroudas an elfenn a oa en e natur hag e lakaas en e benn e vefe e-unan, eun dro bennak, eur romantour.

Pa voe war-dro ugent vloaz, e tilezas ar vengleuz. Dastumet en doa arc'hant a-walc'h da baea d'ezañ e-unan eun tamm deskadurez. Bez ' e oa d'ar poent-se, e Kernarvon, eur skol c'hramadegel izel : « Skol Yann Vihan » a veze graet anezi. Soñj mat am eus eus ar mestr, eun den koz krenn, o vont dalc'hmat d'ar piltrotig hag an eil dourn dirak milgin ar vrec'h all. Eur skol vat oa « Skol Yann Vihan » ha souezi 'rae pep unan, penaos e c'halle eur mestr hepken teurel evez ha kement a evez dre hiniennou ouz eur seurt niver a skolidi ken disheñvel ha ken estren an eil d'egile. Ma ! setu ar pez a rae, e doare pe zoare, ha meur a hini a voe kaset gantañ da benn hent o deskadurez.

Goude bout bet er skol-se e-pad eur pennad, e stagas Dik Trevan gant al labour er c'helaouennou. Gouzout a ouzon ne rae ket nemeur a stad, heñ e-unan, eus ar vicher-se, daoust d'ezañ d'hen deski mat-tre. E breder oa gant al lennegez, ha buan-tre e welas ne deo ket lenneien ez eus ezomm war al labour-se.



Koulskoude, hounnez oa an nor nemeti digor da eun den eus e zoare orin, d'ar c'houlz-se, e Kembre. Setu an amzer ma ris anaoudegez gantañ evit ar wech kenta.

Bez' e oa anezañ eun den yaouank postek, o tenna da veza teo, lent, avat, ha tavedek, eur souez ! Anzav a reas ouzin diwezatoc'h e tremenas eiz gwech, e-biou dor eur bureo, a-raok dastum a-walc'h a hardisegez da vont e-barz, evit kregi gant al labour oa bet roet d'ezañ eno. Nemet d'an diwez avat, e-barz ez eas hag e stagas ganti. Nebeut a dud marteze o deus staget ganti, a galon ken eeun hag heñ. Tavedek ha huñvreer-tre oa e zoare. Kredi 'rae moarvat, eo fallagriez merour oa d'ezañ da c'hortoz diouz pep den, d'ezañ eur galloud bennak.

N'en doa ket kavet, a-benn neuze, ment ar skritur oa naturel d'ezañ na kennebeut an doare gwella da gregi en e bluenn. Tapout a rae krog enni re dost ouz ar beg dir ha gwaska 'rae warni, evel pa ve bet eur gizell da skei warni gant eur morzol. Mont a rae liou ouz e vizied hag, amañ hag ahont, war ar paper e furmou gwall zisheñvel diouz lizerennou ; hag e roge alies e bennad evit adstaga gantañ. Ret e voe d'ezañ deski kemer nebeutoc'h a lec'h d'e zaou ilin war an daol hag azeza eun tammig sounnoc'h. Ne responte ket e c'heriou saoznek buan a-walc'h, p'o galve, ha roudou ar c'hembraeg oa peg, gwasoc'h eget paouez, ouz e gevreadurez. Soñjal a c'helled eo fallgaloni a rafe ha soñjet e voe eo se a c'hoarvezas, rak ne chomas ket pell war al labour. Kollet e voe ar gwel anezañ, en eun taol, ha den n'ouie da belec'h ez oa aet.

Pa voe gwelet adarre, e oa kemmet e stumm. Des-

ket en doa kas e skritur en hent, en eun doare oa diouz e zourn, ha deut oa da veza eur mailh war ar berrskrivadur Pitman. A-benn eur pennad, e voe klevet eul lodenn eus an istor. Bet oa bet o labourat, eur pennad bennak, en eun deuzerez-houarn e Lerpoul ha, d'an diwez, oa aet d'ar skol e Lunden. Eno, dindan mistri poellek m'em eus azaouez evito, piou bennak oant, e teskas mestronia e zourn ha berrskriva. Chom a rae c'hoaz skoilhou koulskoude. Ret e voe d'ezañ staga gant eur pennad all a c'hourdonadur kalet : dreist-holl gounit buander ha primder. Ne laoskaas morse en e strivou. Eun dalc'husted pennek, mar doa sioul, a oa ennañ. Adskriva a rae pennadou en o fez, meur a wech, hep klemm. Ha d'an diwez ez en em gavas a-blomm war e dreid. Gwelet em eus e baperiou, goude m'eo marvet. E meur a feur, en eun doare bennak, en doa desket urz hag aked, kement ma n'en dije biskoaz den kredet, war an derou, e tizfe o far.

Kelaouer e voe e meur a gazetenn, koulz e Kembre hag e Bro-Saoz. Bez' e voe, eur pennad, skrivagner embannaduriou evit oberiataerien eul louzou difazius bennak. War-dro an amzer-se, e teuas d'ar gêr eur wech, hag eun doare fall a-walc'h oa d'ezañ. Goulenn a reas outañ eur c'heneil perak n'en doa ket kemeret eus al louzou. Hep tra nemet ober daoulagad bihan fentus, e respontas krenn : « Setu am eus graet ! » A-raok pell, e tistroas da Gernarvon hag e labouras eno evel pennskrivagner kelaouenn e-pad bloaveziou. Daoust pegen diaes ez oa d'ezañ, e teskas ar vicher-se da vat. Loc'ha 'reas da Aberstouez, ac'hane da Lanelli, ha diwezatoc'h, evit eur pennad, da Gerdiz.



Anzav a reas ouzin, eur wech, eo ar pellgomzer oa e enebour touet. Hag e veze koulskoude, gant ar grogen ouz e skouarn, o lakaat war baper kement a lare d'ezañ eun all, er penn all d'an orjalenn. Hogen dont a reas ar Brezel. Pa voe galvet d'e dro da vont d'ar brezel, e nac'has ar vedisined e zegemer evel emganner, dre n'edo ket yac'h a-walc'h e galon, nemet e voe kavet, evit doare, ez oa ampart da vont d'ober traezou brezel. Hag e voe eta o labourat, e-pad miziou, e labouradeg Penbre. Lezet e voe da vont kuit ac'hano, war-dro penn kenta 1919, dre m'oa klañv e skevent a-benn neuze ; ha, pa zistroas da Aberstouez, n'oa ken anezañ nemet ar c'hroc'hen hag an eskern. Staga a reas da labourat evel unan eus ensellerien « Cambrian News » (Keleier Kembre), hag, a-benn eur pennad, e seblante mont war wellaat ; nemet e chome ar paz stag outañ, hag e voe kaset da yec'hedva Tregaron, e soñj, evel ma lavaras d'in e-unan, d'e loc'ha, a benn eur pennadig, betek Dalgarz.

Eun den lent oa anezañ dre natur ; evelato, evel m'eo bet lavaret a-raok, eun dalc'husted pennek oa ennañ. Pa loc'he da Dregaron, e lavare d'in e felle d'ezañ gwellaat. Chom a rafe da ziskuiza sioul, emezañ, hag e teufe en-dro hag ez achufe ar romant en doa steuet, o taolenna buhez ar vilin-boultr. Ha graet en dije, a greden, dre ma ouien ez eo deut a-benn eus labouriou ken diaes all.

Ne voe ket pell amzer e Tregaron, avat, ma teuas kelou eo gwasaat a rae d'ezañ. Tarza a reas e galon, a gredan, ha neuze e varvas trumm. Mervel a reas e miz Gouere 1920, ha douaret e voe en Aberstouez. N'oa nemet war-dro daou-ugent vloaz. N'oa ket klañv e skevent, pan eas d'ar vilin-boultr. Re e voe evitañ

mont dibaouez eus ar gor bras d'ar yenijenn, ha d'ar glebor, c'houezi ha da c'houde pakout anoued. E servij e « vro » e voe lazet. Doaniet-tre oa an holl gargidi garantezus gant e intañvez, war a lavarent, nemet n'oa tu ebet d'ober tra eviti, evel just, hag emañ ret d'ezi gounit he zamm bara gwella ma c'hallo. Ret-mat oa e oufe e genvroiz kement-mañ, pez na seblant ket e c'hellfent gouzout a lec'h all. Pa zeu soñj d'in anezañ, n'em eus tamm azaouez e-keñver va « bro », hen anzav a ran.

Lavaret em eus e kemeras abred plijadur o lenn romantou, hag e huñvreas dont da veza romantour e-unan. Kalet-kenañ e labouras da zeski ar vicher-se. Lenn a eure an holl romantourien saoz, ar boan o lenn, hag a-walc'h e ouie a c'halleg da lenn romantou er yez-se ivez. Lenn a eure ouspenn troidigeziou saoznek eus romantourien Rusia, ha studia piz ar vicher da skriva marvailhou berr dreist-holl. Hag edo, abaoe eur pennad mat a-raok e varo, eur mailh war ar vicher-se, hep mar ebet. Etre kembraeg ha saozneg, en deus skrivet moarvat meur a gant a varvailhou berr, hag ez eus, en o zouez da nebeuta, re kenkoulz hag a zo bet skrivet biskoaz e neblec'h.

Skriva 'rae diwar-benn ar vuhez a anaveze, hag anaout a rae ivez meur a zoare d'ar vuhez, eus buhez mengleuzier Arvon betek buhez ar skrivagnerien hag ar veajourien hag, ouspenn, hini an engroez kemmesket a boanie el labouradegou darbarou brezel. Degouezout a reas gant stummou spered espar ha gwelout tu teñval ar pez a ra gant laou ha c'houen eur gevredigez, ar « gloar ». E glevet em eus, eun nozvez, o konta eur marvailh —, avel, glao ha teñvalijenn oa anezi ; eun engroez toueziet, eun darvoud



fromus, hag eun esmae evel o ribotat e dounderiou teñval natur an den. Hag, e-kreiz an holl esmae, ha korfou tudou flastret ken na weled mui nag askourn na migourn anezo, eur C'hembread koz a vane en e sav, e gein harpet ouz eur gabanenn ha, poellek, e tistage : « Sell, sed amañ eur minic'hi da vuntrerien ! Sed amañ eur minic'hi da vuntrerien ! Sed amañ eur minic'hi da vuntrerien ! »

Eun den war evez-tre oa anezañ, gant e zaoulagad bepred digor war berziou mat ha siou fall an dud. Lakaat a rae an traou distera da dalvezout d'e venoz ha mestroniet en doa eun eeunded sebezus. Dibaouez e reize e labour. Gwelet em eus e skouerennou d'ezañ e-unan eus e varvailhou saoznek ha kembraek : peñseliet ha kaotet oant gant follennou gwenn ha reizet, zoken goude beza bet embannet. Kuit ez a pep ger ne deo ket ret, hag e weled e striv dibaouez da dizout an doare eeuna da lavarout eun dra. Mirout a rae e gevrin d'an diwez.

Eur skouer splann a gement se a gaver er marvailh diweza, moarvat, a skrivas — « Mont d'ar Gêr », a voe embannet er *Goleuad* (Goulou), war-dro Nedeleg 1915, a gredan. Er marvailh-se, e tisplege istor eur C'hembread yaouank er brezel e Bro-C'hall. E welout a rit o huñvreal er foz-difenn. Kredi 'rae d'ezañ gwelout o tont betek ennañ e dad hag e vamm, hag e vestr koz er Skol-Sul kent. Hag e lare e dad outañ :

« Evel-se, sed amañ pelec'h emaout ? Laret em eus a-walc'h d'it, neketa ? Koulskoude, ma vijen ugent vloaz yaouankoc'h, marteze eo amañ e vijenme ivez ! »

Hag e lare ar mestr koz :

« Ma, va faotr bihan-me, amañ emaout 'ta ! Bennoz an Aotrou Doue warnout !

Hag e lare ar vamm d'he zro :

— « Daoust ha gloazet out bet, va faotr ker-me ?

Gloazet oa ar paotr. Dont a ra ennañ e-unan en ospital hag e c'houlenn, digant ar glañvdiourez, pegoulz e c'hellfe mont d'ar gêr.

— « Mont a reot d'ar gêr warc'hoaz », emezi.

Ha neuze e skeudenner ar c'houblad koz, er gêr, ouz an tan, an tad o lakaat eun tamm tan war e gorn, hep tamm butun e-barz, hag ar vamm o sellout ouz eur gartenn douaroniez eus Bro C'hall.

— « El lec'h-mañ eo emañ-heñ », emezi.

— « Nann, eme an hini koz, ne zeuio mui en-dro ! »

Sevel a ra ar vaouez koz, digeri an nor ha sellout er-maez.

— « Petra oa aze ? » eme an den koz.

— « Netra ! » emezi, en eur azeza en-dro. Hogen, gant an hent etrezek an ti, e teu laouen ar paotr. Klask a ra lammat dreist ar gloued evel kent, hag e sant eur boan vras en e gostez hag e kouez d'an douar.

— « Paour kaez bihan, setu heñ aet d'ar ger ! » eme ar glañvdiourez e-kichen ar gwele, en ospital e Bro C'hall.

E peziou tener evel-se ez oa e wella, n'oa ket, avat, hep eun doare fent sec'h, skoüs. Skriva 'reas meur a romant, hogen n'eus bet c'hoaz embannet hini anezo en eul levr. A sizun da sizun, e-kreiz labour all skuizus ha kalet hag evit eur gopr dister, e skrive. Dibaot Kembread eus e oad a skrivas kement hag heñ, hag e voe embannet kement eus e labour. Koulskoude nebeut a-walc'h a dud hen anaveze, zoken dre



e ano ; rak, daoust pegement e komz Kembreiz a-zivout lennegez poblel ha pobl lennegel, ne dint ket troet-tre da brena levriou. Klemm a rae eur skridvarnour desket, n'eus ket pell, dre na gaved ket a varvailhou berr talvoudus e kembraeg. Ha me ha goulenn outañ ha lennet en doa marvailhou Dik Trevan. N'en doa biskoaz klevet komz eus e ano, ha koulskoude emañ c'hoaz e gwerz *Marvailhou ar Vengleuz*, ha *Teir Istor Verr*, eus oberou Dik Trevan. Emeur e gortoz da welout al levriou kembraek da zont betek toull an nor da glask gwerz d'ezo o-unan. N'eus ket pell, em eus bet lizer digant eun den, o veva en eur gêriadenn kembraek-rik. Goulenn a rae diganin pelec'h e kaved levriou Dik Trevan. N'ouie ar stalier eno netra diwar-benn an oberour hag e levriou, na tamm ebet penaos kavout eur paour kaez prener d'ezo. « Goulenn ebet d'ezo », emezañ. Ya. Ne vije goulenn ebet d'ar stlabez saoznek a zo en o fenestri kennebeut, ma ne vije ket eno da groui ar goulenn-se.

Unan eus an dud karadeka a wiskas botou biskoaz oa Dik Trevan. Bez ' e oa d'ezañ eur faltazi beo-dispar, — ken beo, e gwirionez, ma seblante d'ezañ alies e faltaziou beza darvoudou gwirion ; n'eus bet, avat, biskoaz gwirionoc'h den na dinoasoc'h. C'hoarzin a rae diwar-benn gwanderiou an dud, — ha lec'h en doe da welout kalz anezo, — nemet pardoni a rae aes hag evit mat.

Plijet e veze kenañ gant ar sonerez, nemet n'em eus merzet ennañ nemeur a bleg da arz ebet estreget d'an arz lennegel. Eeun-rik e oa e voaziou. Karout a rae ar vuhez war ar maez ; — e benna didu oa mont da Aberdaron da dremen ar goueliou, hag

huñvreet en doa, meur a wech, kaout eun ti en eul lec'h seurt-se, ha peoc'h da skriva war e bouez. Gwelout a rae kaerder an natur daoust ma ne daolenne ket anezañ koulz ha stumm korf an den ha displeg ar menoz. Kemer a rae kalz didu o teurel pled ouz doareou ha lavarou ar voused vihan, ha karout a rae al laboused hag al loened. Soñj am eus eus eur c'hi koz a oa e Kernarvon kent. Pa gleve hennez sonerez eus n'eus forz pe seurt, e puche war al lec'h, e save e fri en aer hag e stage da yudal. Ouz e glevout e-giz-se eun deiz, e c'houlennis gant Dik Trevan pe blijet pe zisplijet oa, d'e veno, ar c'hi gant ar son. (Eun dournorglez oa o c'hoarî d'ar poent-se, hag ar paotr koz a oa gantañ, hag heñ o c'hoari war e venveg « Diweza Rozenn An Hañv », kerkent ha ma wele lod ac'hanomp o tostaat, a stage trumm gant « Gwazed Harlec'h ».) N'hellas ket respont va c'heneil. Nemet, a-benn div eur diwezatoc'h, en doa savet eur marvailh diwar-benn ar c'hi. « Ar Soner », oa d'ezañ da ano ha fentus-dreist oa.

Unan eus e zoareou tud karet oa « Ar C'here Koz ». Gwelout am eus graet an den, meur a wech, hag e ouzon pegen heñvel oa e zoare ouz an hini taolennet en danevell. Kavout a rafec'h furnez an den koz-se e frazennou berr, aes da eñvori hag ar boan kaout soñj anezo. Gwelet em eus ne deo ket el levriou hepken e teskas Dik Trevan e vicher. Setu perak ez eo kenkoulz. Skriva 'rae eur c'hembraeg reiz-tre ; desket en doa, avat, skriva eur saozneg tost reisoc'h, — pez a dlefe beza a bouez bennak evit an dudou a vez dalc'hmat o komz eus deskadurez Kembre. Rak mar deus bet biskoaz eun den, kembreat betek e mel e eskern, eo hennez. Dont a



rae gantañ divizou krennlavarennek ar gouerien goz, eeun, hogen fur, — intent a rae eun temz-spered. Eun druez eo n'hor befe ket e romant war vuhez ar vilin-boultr. Tennet en dije eun tamm eus ar c'houez a zo e penn tud 'zo. Goude eul labour enoeüs ha kalet, e barr e oad, deut da vestr war eur vicher, a heulias daoust da bep skoilh, goude ma voe mestroniet gantañ, setu ma torras e galon garadek dinoaz. Kement-mañ e koun anezañ gant unan e gare.

(Troet diwar « Cymeriadau » T. Gwynn Jones).
gant ABEOZEN

# MONT D'AR GÊR

Edo Tom Huws er foz-difenn, abaoe tri dervez ; ha bremañ, p'oa tavet kanoliou an enebour, e stagas da gompren mat petra oa ar brezel.

— N'ouzon tamm da betra oun-me deut amañ, emezañ d'ezañ e-unan, en eur gravat e benn, n'ouzon tamm ebet. A-walc'h o deus laret ar re goz d'in-me paouez. Petra 'maint oc'h ober fenoz, me 'c'houlenn ? Rei a rafenn va fuzuilh evit beza er gêr.

En em lakaat a reas an aesa ma c'hellas er foz yen. C'houek oa d'ezañ kaout diskuiz da soñjal er gêr, pa ne ve nemet e-pad eur vunutenn bennak.

— Warc'hoaz e vo ar sul, a gendalc'has-heñ outañ e-unan, ha me o tenna war gement krouadur louet a welin o fiñval diouz an tu-hont. Petra 'lavarfe Huw Huws, me 'c'houlenn, ma vefe ouz va gwelout-me ?

Hag e teuas chapel goz ar C'homm ez veo dirak e zaoulagad, hag eñvoriou, mil anezo, d'e soñj. Dudius ez oant holl ; hag e teuas, an eil war-lerc'h egile, ar re a gare ar muia d'ober kompagnunez d'ezañ er foz.

Ar c'henta da zont a voe Richard Ivans, e genta mestr er Skol-Sul. Marvet oa Richard, pa oa Tom eur bugel c'hoaz, nemet bremañ ez eo beo dirazañ adarre, — eur pikol den kreñv oa anezañ, gant eur baro ledan, ma veze dalc'hmat e zourn kleiz ennañ



kentoc'h. Hag, hizio ivez, edo e zourn en e varo. Aon en doa Tom da welout eur rebech en e zaoulagad, evel m'en doa gwelet meur a wech, pa oa bugel. Rebech ebet, avat, n'edo e lagad ar mestr en dro-mañ, netra nemet daelou.

En e c'houde e teuas Huw Huws ar « blenier » (1). Eur paotr koz hegarat oa bet Huw Huws a-viskoaz, ha brezelour eun tamm e-unan.

Pa'z eas Tom da soudard, n'oa nemetañ a « vlenier » d'e lakaat da blega.

— En em gann ez leal, a lavare d'ezañ ar « blenier », ha den ne c'hello kavout abeg ennout. Brezel a voe anezi er bed koz-mañ a-hed-ar-wech, ha brezel a vo anezi betek an diwez.

Chomet oa e c'heriou sanket doun e spered Tom. Tost oa d'ezañ kredi start en doa en em gannet ez lealik a-walc'h, daoust da gement-se beza diaes-tre, meur a wech, pa veze an tu all o kemer eun trec'h disleal war eun den. Eur minc'hoarz oa e daoulagad Huws bremañ, ma teue Tom da veza asur en doa en em gannet ez leal.

Da c'houde e teuas davetañ e dad en eur sellout parfet outañ. Pa welas Tom anezañ da ziweza, ez oa krizet e dal ; bremañ, avat, oa aet kuit ar roufenn.

Gouzout a rae Tom n'oa ket a zroug e kalon e dad, zoken pa oa e zaoulagad leun a rebechou, ha bremañ ne wele enno nemet preder.

(1) Gant ar ger « blenier » e troan ar ger kembraek « blaenor ». E Kembre e ranker diforc'h dalc'hmat etre « Eglwys », Iliz Bro-Saoz, ha « Capel », ar Vethodisted. « Y seiet », ar gevredigez kembreat-rik, a zo renet gant ar re goz « blaenoriaid ». Ar « gweinidog » (keñveria ouz ar brez. « gounideg ») a zo ar prezegennou en e garg, n'emañ ket, avat, e penn ar gevredigez.

— Laret a-walc'h em eus d'it eo d'an dra-mañ e trofe an abadenn, a lavare d'ezañ e dad, en eur sellout ouz e zilhad leun fank, nemet n'eus tra d'ober pelloc'h nemet kenderc'hel ganti. Hag evit larout d'it ar wirionez, ne douan tamm ebet va le na vijen ket deut amañ ganez, lakaomp e vijen ugent vloaz yaouankoc'h. Bez' ez out-te heñvel a-walc'h ouz ar pez oan-me, p'edon ez oad.

Frealz a roas kement-se da galon Tom, nemet pa zeuas e vamm betek ennañ ha pa welas he dremm ankeniet, an daerou a zeuas d'e zaoulagad, en desped d'ezañ. Dournata 'rae ar vaouez koz e borpant, just evel ma rae, pa zistroe eus ar vengleuz war eun derveziad glao, hag e laoskas-hi eun huanadenn bounner.

— N'ec'h eus ket paket anoued, lavar d'in ? a c'houlenne ar vamm, en eur wea he daouarn.

N'helle ket Tom respont d'ezi. Gouzout a rae mat-tre ez oa bet meur a gant eus e genseurted rivet er foziou ha n'edo ket heñ e-unan pell diouz beza er stad-se d'ar poent. Goude holl, gwell oa c'hoaz en em ganna eget chom da vorza er foz yen. Serri a reas e zaoulagad evit chom hep gwelout an doan e sellou e vamm. Eur vunutenn diwezatoc'h e voe hejet al leur evel gant eur c'hren-douar hag e kouezas Tom, evel eun tamm truilhou, e strad ar foz.

◆

A-gevret gant eun hanter dousen a soudarded all, e voe douget Tom d'an ospital. N'ouie ket mat perak e touged anezañ eno, peogwir n'oa ket bet tizet gant ar vombezenn a lazas meur a hini eus e gamaladed



er foz. Lakaet oa bet ganti da veza muioc'h moredet eget a-raok, ha netra ken.

Droug kenañ oa ennañ, da genta, ouz ar re all, da veza e zouget eno, pa oa-heñ ken yac'h hag eur graoñenn. E doare pe zoare, avat, pa voe lakaet en e c'hourvez, e santas beza dinerz, koulz laret, ha c'houek oa gantañ diskuiza, hep klask loc'ha na brec'h na troad.

Etre kousk ha dihun, e kleve eur medisin o lavarout d'eur soudard gloazet, en e c'hourvez en e gichen, e c'hellfe « mont d'ar gêr warc'hoaz da dremen Nedeleg ».

Kement-se a gasas kuit ar c'housk diwar e valvennou hag e klaskas sevel war e ilin ; nemet, tra souezus-tre ! ne zeuas ket, neuze, a-benn da fiñval.

Betek ennañ e teuas ar medisin hag e savas an dilhad diwarnañ. N'ouie ket Tom perak e rae se ; e c'hallfe Tom ober aes al labour-se e-unan, m'en defe amzer da ziskuiza eun tammig. Nemet, marteze, ar gwella oa lezel ar medisin d'hen ober. Ezomm en doa Tom da gousket. N'helle ket kompren, avat, perak ez oa ret d'ar medisin kaout eur re sizailhou d'ober al labour.

— Penaos en em santez-te ? a c'houlennas ar medisin.

— Mat-kenañ !

— Hag eul lec'h bennak a ra poan d'it ?

Tom a reas nann gant e benn. Skuiz-kenañ oa a-benn neuze. Kloza 'reas e zaoulagad ha, neuze, o digeri adarre.

— Ha mont a rin d'ar gêr warc'hoaz ? a c'houlennas-heñ.

— Hag e ri, va faotr-me, hag e ri, a respontas ar medisin.

Hag, en eur soñjal e warc'hoaz ha mont d'ar gêr, e kouezas Tom en e gousk hag en e huñvre.

Skleuri a reas ar beure, eun dervez brao, disheñvel-tre diouz an derveziou yen, glavek, en doa tremenet er foz.

Sevel a reas Tom eus e wele, sart an tamm anezañ. Goude holl, aon en doa ne vefe ket lezet da vont, nemet den ne viras outañ. Treiza 'reas ar mor, evel en eun huñvre, ha, buan-buan, e tizas tiig e dad.

A-benn neuze e oa noz adarre hag e sante n'helle ket mont kalz pelloc'h ha, pa glaskas ober eul lamm dreist dor al liorz, evel m'en doa graet kant gwech, e skoas poan dre e gorf penn-da-benn hag e steuzias krenn e nerz. Harpa 'reas war garreg ar prenestr ha sellout e-barz an ti, dre zindan ar ridoch bihan.

Edo pep tra er gegin just evel m'edont er beure ma'z eas kuit.

N'oa ket zoken renket listri merenn, hag edo e votou labour, dindan ar bank, just en hevelep lec'h m'en doa o lezet. Azezet oa e dad, en e gador, ouz an tan, kloz e zaoulagad, hag e gorn butun yen en e c'henou. War eur skabell, en e gichen, oa azezet e vamm o sellout abaf e lagad an tan.

War he daoulin, edo ganti al levr taolennou douaroniez a veze gantañ er skol, pa oa bugel. Goustad e tennas ar vamm eur spilhenn diouz he bleo gwenn ha, goude lakaet lunedou war he fri, e sellas piz ouz unan eus pajennou al levr, en eur gas ar spilhenn, amañ hag ahont, warni penn-da-benn. Eun huanadenn bounner a savas eus he c'halon hag e kouezas ar spilhenn war al levr. Trei a eure he daoulagad war-du ar prenestr ha sevel souden diwar ar skabell. Gwelet he doa anezañ ; nemet strafuilh, ha nann levenez, oa war he dremm. Digeri a reas Tom an nor da gas kuit ar strafuilh, nemet, e lec'h an oaled war enaou, ne wele tra nemet teñvalijenn, — teñvalijenn na welas, biskoaz a-raok, par d'ezi.

— Paour kaez bihan, eme ar glañvdiourez, eun drugar oa d'ezañ dispartia diouz e boaniou.

◆

— Ma vijen-me o c'houzout pelec'h emañ, me a vije dinec'h, eme Varc'harid Huws, nemet ne lavar tra an daolenn-mañ diwar-benn al lec'h ac'h eus-te gwelet war ar gelaouenn. Ret eo e vijes faziet, Roperz.

— Flandrez eo ez oa ar gelaouenn o larout, a respontas Roperz Huws, en eur steki e gorn butun ouz barrenn an treilh-glaou. Eno emañ rejimant Tom, m'hen asur d'it. Pep unan a anavez Bro-Flandrez. « Deus da Flandrez », a laront-i.

— C'houek e vije bet d'am c'halon evelkent, ma vije bet Tom hep mont di. N'ouzon tamm petra 'zo tremenet d'ezañ dre e benn. Lakaomp o dije an dudse graet eur gaou bennak outañ, me am bije pardonet d'ezañ. Met setu-heñ oc'h en em lakaat e riskl e-unan, hep abeg ebet war an douar. Ha sur oun ez eus bet eno kalz a dud lazet.

— Ya, meur a zek !

— Ar grouadurien dinoaz ! Unan garo d'en em ganna, avat, ez eo bet Tom a-hed-ar-wech. Alies em eus laret d'ezañ e c'hoarvezfe eun dro fall gantañ abenn ar fin, ha sed aze heñ bremañ e-barz, dreist penn ha diskouarn.

— Ma ! dont a raio aes ac'halese.

— N'ouzon dare ! Kompren a rafen e teufe-heñ a-benn d'en em ziwall diouz ar boledi ; nemet ar c'hoz pikol traou-se, — penaos e rez-te anezo ? — a ro strafuilh d'in. Ma vije bet eun emgann leal anezi, me a barife kalz evit Tom. Peseurt chañsou, avat, a zo d'eur c'hrouadur den a-enep ar bombezennou-se ? Nann, aon am eus na sacho ket Tom e gilhorou gantañ, en dro-mañ.

— Paouez da lavarout diotachou ! Emañ-heñ ken yac'h ha salo ha ma vije war ar bank-se.

— Nann, eun dra bennak a zo o lavarout d'in, a-hed an deiz, ne deo ket eeun pep tra gant Tom. Huñvreet em eus neizeur e welen anezañ o tont d'ar gêr, fall-kenañ, ha, toui a ran va le, er vunutenn-mañ ez eus c'hoarvezet eun dra bennak gantañ.

— Tav, pa laran d'it, eme Roperz Huws, en eur serri e zaoulagad ha staga da voredi, evel m'oa boas d'ober, bep gwech ma ne zeue ket a-benn da enebi, a-zoare, ouz abegou Marc'harid.

Hag e tavas Marc'harid Huws, nemet ne habaskaas ket ar gorventenn en he c'hreiz. Dont a reas holl enkadennou buhez Tom da veo en he soñj. Kalz a enkrez he doa bet gantañ a dro da dro, hogen morse n'en doa graet d'ezi he mab eur boan he dije lezet eur gleizenn war he c'halon. Hag ankounac'haet he doa e fallagriez. Eur c'hrennard madik a-walc'h oa Tom. Moarvat e teufe a-dreuz d'an enkadenn-mañ evel m'oa deut a-dreuz da bep hini all. Nann, sur oa ne zeufe ket, nemet...

Trei a reas souden he dremm war-du ar prenestr evel ma rae, bep tro ma krede d'ezi klevout trouz treid.

Chom a reas he c'halon a-sav hag e sklasas ar



gwad en he gwazied. Dremm disliv Tom a wele er prenestr, hag eur bed a boan en e zaoulagad. Sevel a reas ha mont da zigeri an nor. Ne oa, avat, netra da welout nemet teñvalijenn an noz, netra da glevout nemet hiboud an avel er c'hoad.

— Petra 'c'hoari ganez ? a c'houlennas Roperz Huws en eur zigeri e zaoulagad.

— Netra ebet, a respontas Marc'harid Huws, sioul, en eur serri al levr taolennou douaroniez en direnn, ma oa bet ennañ e-pad dek vloaz (2).

Troet diwar kembraeg Dik Trevan,
Genver 1939.

ABEOZEN.

(2) Pa geñverier ar marvailh e-unan ouz an diverra, roet gant T. Gwynn Jones en e studiadenn, e teuer da soñjal, mar ne ra ket ar skridvarnour an diverra-se diwar eñvor, ez eo bet adaozet hag adskrivet gant Dik Trevan, goude beza bet embannet, evel ma lavarer ez oa boas d'ober.

# Pelec'h emañ e gwirionez bevenn ar brezoneg ?

EUN DEVEZ-ENKLASK TRO-DRO PLOUAGAD (1)

Gwellañ enklask bet kaset da benn betek-hen diwar-benn bevenn ar brezoneg hag ar galleg, hini Paol Sebillot an hini eo. Savet ar wech kenta e 1878 (2) ez eo bet peurglokaet hag adembannet e 1886 (3).

En eil-enklask-se eo e kaver evit ar wech kenta en istor ar brezoneg bevenn hor yez merket resis (4) eus eur gêriadenn d'eun all (ha neket hepken a vourc'h da vourc'h), diwar liziri-diskleria kaset d'an oberour gant kenskriverien d'ezañ, mezeged, ha beleien peurliesañ, da lavarout eo gant tud hag a anaveze dre vicher peseurt yez a veze implijet er gêriadenn-mañ-kêriadenn. Kartennou a glot gant diskleriaduriou talvoudus-meurbet.

N'eo ket bet pleustret war gudenn ar vevenn abaoe ha, pa gomzer anezi, e fizier c'hoaz war labour

(1) Skriva a reomp *Plouagad* o veza m'eo reisoc'h ar stumm-se eget *Plagad*, distaget gant tud ar vro.
(2) E *Bulletin de la Société d'Anthropologie*, bodadenn ar 6-6-1878.
(3) E *Revue d'Ethnographie : La Langue bretonne. Limites et Statistiques*. Paris 1886.
(4) Diskleriaduriou Sébillot diwar-benn bevenn ar brezoneg a zo resis etre Plouha ha Plouagad, amresis etre Plouagad hag harz ar Morbihan, distank evit ar Morbihan.



Sebillot. Abeg ebet da gavout e-kement-se. Savet e oa bet gant aked hag e c'hellomp lakaat e oa gwirion d'an ampoent.

Hogen ouspenn hanter-kant vloaz a zo tremenet abaoe. Kemmou a zo c'hoarvezet e lec'h pe lec'h ha ne ouzer netra resis diwar o fenn.

An enklaskou diwezañ diwar-benn stad ar brezoneg, hini A. Dauzat (5) e 1926 ha dreist-holl *Gwalarn* (6) e 1928, a ziskouez splann pelec'h emañ hor yez en arvar. Kudenn ar vevenn, evel ma oa bet diouestlet gant Sebillot, n'o deus ket adstaget ganti. Da gredi eo koulskoude e vefe dizoloet traou dudius ha kentelius e-keñver lusk-dilusk ar vrezonegerien hag ar c'hallegerien.

▼

Pemzek vloaz ' zo edon o chom e Gwengamp, hag e tiwanas e spered eur mignon d'in hag em hini mont d'ober eun taol-arnod.

Eur sul beure eta, e derou miz Kerzu 1926, e kemerjomp tren bihan Plouha, lakaet en hor soñj bale a-hed bevenn ar brezoneg adal Goudelin betek Plouagad. Eur gwir zevez Kerzu e oa, izel ha teñval an oabl, leiz ha latarek an amzer, an dour o tivera diouz ar gwez dizeliet. Ne oa ket dibabet mat koulz eur seurt bale. N'eus forz, bountet gant hor froudenn, e rejomp an hent eun devez-pad eus eur gêriadenn d'eben en eur c'houlennata tud ar vro.

D'an noz e oamp en eur vrao a stad, m'hel lavar

(5) A. Dauzat. *Le breton et le français*, e *La Nature* (1926) hag e *Revue de Philologie* XLIII (1929).
(6) *R. Hemon. Enklask diwar-benn stad ar brezoneg e 1928* (*Gwalarn*, 1930).

d'eoc'h : kantren a-hed an hentou-karr fantek ha gleb-dour-teil alies, dre wirimeier ar parkou, mont krec'h-traoñ d'ar c'hleuziou hag an diribinou en doa lakaet hor botou hag hor bragou en eur stad truezek. Hogen dizoloet hor boa eur guchennad vat a draou nevez.

Sellit piz ouz ar gartennig amañ dirak. Gant ano ar c'hêriadennou isvarennet e c'hellit heulia hon tro.

Daou dra a weler fraez dioustu :

1. Eus kêriadenn *an Dreinded* en hanternoz, war riblenn dehou ar stêr Lev, nepell diouti, betek *ar Pebel* eo chomet diflach ar brezoneg abaoe 1886.

2. Eus *ar Pebel* betek *Kergouarin*, tost da Lanrodeg *en deus ar brezoneg gounezet tachenn.*

Setu amañ bremañ diskleriaduriou hiroc'h, diwar an notennou savet ganeomp e-pad hor bale :

*An Dreinded* (7), er vro vrezonek ;

*La Ville Gare,* er vro c'hallek. Hervez Sebillot e oa ar gêriadenn-se hanter boblet gant brezonegerien. Ne chom mui nemet mestrez an ti hag he merc'h en eur vereuri distro hag a oar brezoneg.

Keja a ra ar vevenn ouz ar stêr Lev e-tal *Kerimerc'h.* E *Kerimerc'h, Kersteun, Melar, Kerouezern, ar Pebel* (8) brezonegerien, nemet e mereuri *Kistili,* meret gant eun tiegez a Vreiz-Uhel abaoe eur pemzek vloaz bennak.

(7) Brezonekaet hon eus an anoiou-lec'h pe reizet o doareskriva pa oa aes hen ober. Da skouer, *an Dreinded* a zo war ar c'hartennou a-berz stad *La Trinité.*

(8) Ar c'hêriadennou-se a zo e parrez Bringolo. Er barrez-se, brezonek penn-da-benn, n'eus keal ebet eus ar brezoneg en iliz hag er c'hatekiz. Nevez'zo e oa bet anvet da berson unan ha na ouie ket brezoneg.

Mereuri *Les Hauts*, daoust d'hec'h ano, a zo enni brezonegerien. Kêriadenn *Lagadeug* (distaget Lagadin), a zo poblet gant Breiz-Uheliz. En eur vereuri, an tad koz, genidik eus ar Merzer, a oar brezoneg ; e vab, mestr an ti, eun tammig ivez.

Hiviziken e kavomp eun diforc'h bras gant bevenn 1886.

Heulia a rae ar vevenn-se harz parrez Plouagad, a-hed eun adstêr eus al Lev, dre g-*Kerdaniel-Taillar* (Kerdanie war gartenn an Arme), *Kerivoa* (n'emañ ket war gartenn an Arme), *Mezouadou, Keranroue, Kerfulup, Kergrec'h* (N'emañ ket war g. an A.), *Kergouriou, Koatandoc'h, Kersteun* ha *Kergouarin.*

Hervez kartenn Sebillot eta ez eo Plouagad eur barrez c'hallek. Koulskoude e skrive en e studiadenn : « *Plouagad, parrez ma n'eus enni kêriadenn ebet brezonek penn-da-benn, e vez koulskoude komzet brezoneg enni bremañ muioc'h eget daou-ugent vloaz 'zo, e kêriadennou Kerharscouet* (n'emañ ket war g. an A.), *Krist ha Leshouran* » (paj. 9).

Kavet hon eus-ni e oa anavezet ha komzet ar brezoneg e parrez Plouagad kalz muioc'h eget en amzer Sébillot.

Heulia a ra ar vevenn nevez-se eur wazig hag a laka e bro ar brezoneg :

*Krist, Founebello, Kermorvan,* brezonekaet penn da benn.

E *Kerlan-Krist* ez eus daou diegez : unan a oar brezoneg, egile ne oar ket. War riblenn dehou ar wazig, e *Kerbizien*, mestrez an ti, e Lanrodeg, e *Kervaux*, mestr an ti, eus ar Merzer, a oar brezoneg.

*Kerjagu,* fabourz Plouagad, ne oa nemet brezonek gwechall, gouez d'an dud. Bremañ e vez implijet



an diou yez, darn eus ar boblañs a oar ar yez a-vihanik, ar re all a zo deuet a Vreiz-Uhel tost.

Tostoc'h ouz Kastelaodren, e *Kergouan, Kerfidi, Beaupré* e komzer brezoneg. E *Mississipi* ez eus eun tiegez brezonek pe zaou. *Kernaba, Karpont, Roskouarnar* (?) a zo poblet gant brezonegerien deuet eus ar C'hornog. Kêriadenn ti hent-houarn Kastelaodren a zo, gant unan pe zaou diegez, begenn bellañ ar yez.

Kerkent ha treuzet al linenn hent-houarn e kil ar brezoneg en-dro etrezek ar C'hornog :

*Kerleg, Keraoter,* « *Les Gerbes* » a zo gallek. *Kerbouilhen,* tost da vourk Plouagad, a zo brezonek. Ar « *5 Croix* », gant daou diegez, a zo hanter vrezonek, hanter c'hallek. E *Kerlan* galleg nemetken. Adkavout a reer divrall bevenn Sébillot e Kergouarin e-kichen Lanrodeg.

Dao eo lavarout eur ger bennak diwar-benn bourc'h Plouagad hec'h-unan. Araok an Dispac'h bras, ne veze mui graet gant ar brezoneg en iliz, gouez d'ar person. Koulskoude ne c'heller ket lakaat ar vourc'h-se e-maez tachenn ar brezoneg. Daoust ma vez ar galleg ar yez graet ganti ar muiañ, tiegeziou eus ar vourc'h a zo ar brezoneg o yez. Ouspenn, abaoe pell pe belloc'h ez eo deuet gallegerien a Vreiz-Uhel d'ober o annez er vourc'h. Ret e vefe furchal spisoc'h amañ.

▼

Peseurt kentel tenna ?

Da gentañ, parrez Plouagad, lakaet e-maez ar vro vrezonek gant kartenn Sébillot, a oa deuet da veza brezonek en-dro tost d'an dredarenn anezi e 1926.

D'an eil, ar pep niverusañ eus kêriadennou ar barrez a zo ganto anoiou brezonek a-vremañ. N'eus ket gwall bell eta ez eo bet gallekaet, lakaomp war-dro kant hanter-kant vloaz, hag evit gwir n'eo ket bet morse mouget da vat ar yez e tachennadouigou'zo. Advrezonekaet eo bet abaoe eun darn anezi. E 1886, e lavare Sébillot e veze komzet muioc'h ar brezoneg enni eget daou-ugent vloaz araok. E 1926 en doa kendalc'het da adc'hounit tachenn.

N'eo ket dre e nerz e-unan, hogen dre ma teu kouerien eus harzou Breiz-Izel da brena pe da feurmi mereuriou eno.

▼

E parrez Plelo, diouz ma lavare d'eomp ar person, e c'hoarvez kemend-all : war-dro eun drederenn eus e barrezianiz a oa brezonegerien, rak « Breiz-Izeliz ar vevenn hag a oar an diou yez ne reont forz evit mont da chom er vro c'hallek. Kouerien ar vro-se, ha na ouzont nemet galleg ne deont koulz lavaret morse da feurmi eur c'houmanant e Breiz Izel ».

▼

Ha ne gav ket d'eoc'h e vefe dudius sevel eun enklask diwar-benn bevenn ar yez en he hed ? Evidoun-me da nebeutañ, e kav d'in e vefe.

Da gentañ, evit anavezout gwelloc'h gwir dachenn hor yez. D'an eil, hag eno emañ an dalc'h, e-keñver an amzer da zont, evit gouzout e pe seurt parreziou ez eus eun niver brezonegerien enno.

Er parreziou-se e ranko ar yez beza difennet hag evit-se beza desket er skoliou. Panevet-se ez afe buan hor yez da get e-touez ar vrezonegerien divroet-se. Hag e-lec'h eun dachenn gounezet, eur c'holl e teufe buan da veza.

Fanch DENOUAL.



## An anoiou-tud e-keñver ar yezadur hag ar reizskrivadur

N'emañ ket em soñj studia amañ da heul an anoiou-tud e-keñver o ster pe skiant an deveradurez ; kement-se a zo bet graet c'hoaz gant meur a skrivagner, lod anezo diampart-kaer, lod all poellekmeurbet. E-touez ar re ziweza-mañ, e tlean menegi an Ao. F. Gourvil, en deus savet meur a studiadenn diwar-benn ar gudenn-se. Ne gredan ket mont war eun dachenn ken arvarus all evidoun.

Ar pennad-mañ, evit gwir, n'eo ket eur studiadenn kaset da benn ; eun nebeut eveziadennou graet ganin eo kentoc'h, hag a embannan amañ evit rei tro d'ar re a anavezfe ar gudenn da verka o eveziadennou ivez ha d'o c'has d'in en doare ma teuimp abenn da anaout gwelloc'h a se hor yez.

Meur a bennad a vefe da sevel diwar-benn kement doare a vez implijet en hor bro evit envel an dud ; bez' ez eus evel just, an ano-badez hag an anotiegez ; met re all a zo c'hoaz.

Nag a dud e Breiz-Izel ha na vezint morse anavezet dindan o gwir ano. Evit ar wech eo bet troet ar Vretoned da sevel anoiou pe lesanoiou d'an dud. Anavezout a ran em parrez (pe am eus klevet komz diwar-o-fenn) : « Korn-butun-beuz », « Mari-Anna ar Soubenn-vat », « Dellig ar Fri-butun », « Chann Korf-du », « Yann ar Yod », « Mari-Jann Kof-seiz »

(An hini genta he deus douget eun davañjer seiz er barrez), « Yann Bleo-ruz », « Maze Raouliet », « Ar C'haz-Koad », « Loeiz ar Gaouier », « Lorañs Hir », « Yann al Ludu », « Krez Kamm », « Mari Maoutig », « Penn-Maout », h.a. hep konta an anoiou latin evel « Mater dolorosa » ha « Quare fremuerunt gentes ». E pep parrez emañ an traou evel-se.

Ouspenn-se e vezer techet da envel an dud gant o ano-badez hag ano al lec'h m'emaint o chom ennañ ; al lec'h-se a c'hell beza eur barrez pe eur gêr war ar maez ; da skouer : Mari Laz, Chann Kore, Soaz Lennon, Yann Gerviniou, Ton Kerverrien, Yeun Penn-ar-roz, Marc'harid Kerzeilhou, Loeiz Kerdaniou. Meur a wech e teu al lesanoiou da veza dre hir amzer gwir anoiou-tiegez.

Lod eus an dud a vez anavezet dre o gwiskamant ; da skouer : « Kavout a reot kaol da brena e ti ar Glazig ».

Tud 'zo a vez roet d'ezo da lesano ano-badez o zad pe o mamm. Da skouer, bugale eur vaouez anvet Katell a vo graet a-wechou Soaz Katell, Laouig Katell diouto ; hag a-wechou he gwaz zoken, na pebez laouenidigez evit merc'hed 'zo, a vo graet Fañch Katell dioutañ, daoust d'ezañ da veza Fañch Morvan war levriou an Ti-Kêr. Eun den *Telo* e ano-badez a zeuio e verc'h da veza graet *Mari Telo* diouti hag ar mabkaer e-unan a zeuio da veza *Lan Telo*.

En enep d'ar pez a ra ar C'hallaoued, ne vez ket roet d'eur vaouez ano-tiegez he gwaz. *Mariannig Gall*, daoust d'ezi da veza dimezet da *Yeun Salaun*, a chomo *Mariannig Gall* ha n'eo ket *Mariannig Salaun* ; p'o devo c'hoant an dud a gomzo diwar he fenn da verka spis al liamm a zo etrezi hag he gwaz, e lavarint : « gwreg ar Salaun » pe « gwreg Yeun Salaun ».



Ne ouzon ket hag-heñ am eus meneget kement doare a zo da envel an dud ; ne vern ket kalz, rak ma sellomp ouz an anoiou-badez hag an anoiou-tiegez hepken, hon eus meur a gudenn da zirouestla :

1° A-wechou e vez lakaet ar ger-mell gant an anoiou-tud ; gwechou all ne vez ket. Pe da vare e vez lakaet ha pe da vare ne vez ket ?

2° Daoust hag ez eus kemmaduriou disheñvel ? Pe da vare ?

3° Ouspenn e rankomp merzout ez eus e brezoneg eur stumm-lies hag eur stumm-gwregel evit an anoiou-tiegez, en enep d'ar galleg (1). Ha neuze :

*a*) penaos e vez graet ar stumm-gwregel hag al liester-se ?

*b*) pe da vare e vezont implijet ?

## I. KUDENN AR GER-MELL

D'am meno, n'eo ket heñvel an traou pa vez an ano-badez a-raok an ano-tiegez ha pa ne vez ket.

A) Pa vez an ano-badez dirak eun ano-tiegez.

1° e vez lakaet ar ger-mell etrezo mar deo an anotiegez :

*a*) ano eur vicher :

skoueriou : Yann ar C'halvez, Yeun ar Go, Fañch ar C'here.

(1) Hatzfeld et Darmesteter, *Dictionnaire de la Langue française*, 8vet moul., Paris, 1926, p. 243, § 653 ; *Pluriel des noms Propres* ; E galleg koz e oa eur stumm-lies evit an anoiou-tud.

*b*) eun ano-gwan-doarea :

skoueriou : Loeiz ar Bras, Fañch ar Bihan, Job an Dall, Lan ar C'hamm, Lorañs ar C'heineg.

2° ne vez lakaet ger-mell ebet etrezo, pa vez an ano-tiegez.

*a*) ano eul lec'h :

skoueriou : Mari Laz, Fañch Kerlogod, Lan Keruzore.

*b*) eun ano-gwan-verb :

skoueriou : Lorañs Maged, Loeiz Pasked, Tereza Dinasked.

B) Pa ne vez ano-badez ebet a-raok an ano-tiegez, e vez implijet ar ger-mell *atao*.

skoueriou : « Bet eo bet ar Bras du-mañ ; gwelet am eus ar C'heruzore dec'h ; e ti ar Maged emaoun o chom ; merc'h ar Go a vez graet Channig diouti.

## II. KUDENN AR C'HEMMADURIOU

A) Pa vez eun ano-tiegez o tont dioustu war-lerc'h an ano-badez.

1° n'eus kemmadur ebet mar deo an ano-badez eun ano *gwregel* :

Skoueriou : Mari Dorval, Chann Keruzore, Naig Gadal, Loeiza Morvan, Tereza Pasked, Marianna Tangi, Anna Parkig.

2° Er c'hontrol ez eus eur c'hemmadur war-lerc'h anoiou gourel a zo :

Setu d'hor menoz roll al lizerennou kemmus :

*a*) K/G. Yann Gerneiz, Yann Gerdraon,



*b*) GW/W. Yann Wegan (distaget Yann Veg'n) ha koulskoude Yann Gwazdoue.

Diaes a-walc'h eo gouzout pe anoiou-badez a zegas kemmaduriou war o lerc'h. Koulskoude e c'heller lakaat en o zouez :

Yeun, Yann (2).

B) Pa vez ar ger-mell etre an ano-badez hag an ano-tiegez,

e vez graet ar c'hemmadur evel ma vez graet d'eun ano gourel war-lerc'h ar ger-mell, zoken ma vez gwregel an ano-badez.

Skoueriou : Mari ar C'haro, Loeiza ar C'halvez.

K) Pa vez an ano-tiegez gant ar ger-mell hepken, hep an ano-badez, e vez graet ar c'hemmaduriou, hervez ar reiz hag an niver, evel ma reer d'an anoiou-kadarn all.

Skoueriou :

Ar C'hariou ; Eur Gariaouez ; Ar Gariaoued.
Ar Prijant ; eur Brijantez ; ar Brijanted.
An Taleg ; an Dalegez ; an Daleien.
Ar Gall ; ar C'hallez ; ar C'halled.
Ar Bihan ; ar Vihanez ; ar Vihaned.
An Danteg ; eun Dantegez ; an Danteien.
Ar Merrien ; ar Verrienez ; ar Verriened.

(2) J. Loth, en e g-*Chrestomathie Bretonne, addenda et corrigenda*, p. 524 a ra meneg eus ar c'hemmadur : *Yann Vras* ; aze koulskoude Bras n'eo ket eun ano-tiegez met eun ano-gwan ; eur gudenn all eo kement-se ; ret eo diforc'h *Yann ar Bras* diouz *Yann vras*. Diwar-benn kemmadur an ano-gwan war-lerc'h al lesanoiou gourel, sellout ouz yezadur R. Hemon.

## III. LIESTER HA STUMM GWREGEL AN ANOIOU-TIEGEZ

Ne vez ket studiet ar gudenn-mañ er yezadurioù, ha, war a gredan, ne gaver roudenn ebet anezi nemet e yezadur an AoAo. Gwilhevig hag ar Go evit rannyez Wened (3). Ha c'hoaz, ne gomz ket diwarbenn ar stumm-lies ; studia a ra ar stumm-gwregel hepken.

Pa fell da unan bennak lavarout eus peseurt tiegez eo eur gwaz, eur vaouez pe eur rummad-tud, ez implij :

1° ar stumm gourel (an hini a vez implijet gant an ano-badez) evit eur gwaz.

Skoueriou : Hennez a zo eur Madeg eus Kergoad ; c'hoaz e dad a oa aet di da vab-kaer pa oa dimezet da verc'h ar Moreo.

2° *ar stumm gwregel evit eur vaouez.*

Savet e vez ar stumm-se en eur staga an dibenn-ger *-ez* ouz ar stumm gourel ;

skoueriou : *Lapous, Lapousez ; Marzin, Marzinez ; Trevili, Treviliez.*

*Eveziadenn Genta.* E Bro-Wened e stager an dibenn-ger *-enn* evit sevel ar stumm gwregel, evel ma lenner e yezadur an AoAo. Gwilhevig hag ar Go : Ar Bihan, Ar Vihanenn.

*Eil eveziadenn.* E geriou ' zo e ranker kemma tra pe dra er silabenn diweza a-raok an dibenn-ger ; studiet e vo kement-se a-gevret gant ar c'hemmou a

(3) A. Guillevic ha P. Le Goff,: *Grammaire bretonne du dialecte de Vannes*, 3ᵉ moul., Gwened, 1931, p. 16 ; A. Guillevic ha P. Le Goff, *Exercice sur la Grammaire bretonne du dialecte de Vannes*, 2ᵉ moul., Gwened, 1923, p. 25.



gaver a-raok dibenn-ger al liester ; an hevelep kemmou eo hag a c'hoarvez en hevelep geriou.

Skouer : Boniou, Boniaouez, Boniaoued.

*Implij ar stumm gwregel :* skoueriou : *Konanez oa va mamm, Mari Konan a veze graet diouti. Ar Rannou a zo eun den sioul, ar Rannaouez n'eo ket avat. Hounnez a zo eun Henañvez eus Penn-ar-Roz.*

3° ar stumm-lies a vez implijet pa vez c'hoant gant eun den da envel an holl dud eus an hevelep tiegez hag a zoug an hevelep ano.

Skoueriou : *Ar Salauned-se a zo tud speredek ; Madeien eo a zo o chom e Kerviniou.*

*Penaos e vez savet ar stumm-lies ?*

*a*) Peurliesa e vez savet ar stumm-lies en eur staga an dibenn-ger *-ed* ouz ar stumm gourel.

Skoueriou : *Skordia, Skordiaed ; Alan, Alaned.*

*b*) Liester ar geriou oc'h echui en *-eg*, avat, a vez graet en eur gemma *-eg*, en *-eien.*

Skoueriou : *Keineg, Keineien ; Kaloneg, Kaloneien ; Danteg, Danteien* (4).

Ar reolenn-mañ n'eo ket spis, koulskoude, hag a-wechou e saver liester ar geriou-se en eur staga an dibenn-ger *-ed* evel ma vez graet d'an anoiou all.

Skoueriou : *Kloareg, Kloareged.*

Ouspenn-se, an doare da sevel liester ar geriou en *-eg* a gemm hervez ar parreziou :

Da skouer : liester *Favenneg* a zo *Favenneien* e Pleiben ha *Favenneged* e Ploudiern.

(4) E parreziou 'zo e tistager *-ejen* elec'h *-eien.* Da skouer, Danteg, Dantegez. Dantejen (Brasparz).

EVEZIADENN.

E geriou ' zo e kemmer tra pe dra er silabenn diweza a-raok an dibenn-ger *-ez* (stumm-gwregel) hag *-ed* (liester). Setu amañ roll ar c'hemmadennou hon eus kavet :

*a*) Ar silabenn diweza *-ou* a zeu da veza *-aou-* a-raok an dibenn-ger *-ez* hag a-raok *-ed* (5).

Skoueriou : Kadîou, Kadiaoued ; Karîou, Kariaoued ; Duîgou, Duigaoued ; Helîou, Heliaoued ; Hellou, Hellaoued.

Ar geriou merket amañ izeloc'h a vez graet o liester evel-se :

Aotrou, Bonîou, Kadîou, Karîou, Kerrîou, Kilherou, Kinîou, Kolleou, Kouchevellou, Duîgou (3 silabenn), Flejou, Gallou, Gwakolou, Gwilhermou, Gwilhou, Helîou, Hellou, Herrou, Hervîou, Jegou, Lochou, Mellou, Morvanou, Piriou, Pontou, Rannou, Rîou, Roc'hou, Salîou, Sinou, Stervinou.

*b*) Er geriou oc'h echui gant *-o* e vez lakaet peurvuia *-ao-* a-raok *-ez* pe *-ed.*

Skoueriou : Bruno, Brunaoed ; Morio, Moriaoed ; Olivo, Olivaoed.

Lod eus ar geriou-se, koulskoude, a chom digemm : Mao, Maoez, Maoed ; Taro, Taroez, Taroed ; Karo, Karoez, Karoed.

*k*) Ar geriou oc'h echui gant *-eo* a chom lod anezo digemm :

Da skouer : Keo, Keoez, Keoed ; Moreo, Moreoez, Moreoed.

(5) Evel-se e c'hoarvez ivez evit an anoiou all oc'h echui gant -ou pa vezont hiraet : deliou, déliaoua, deliaouet-stank.



E lod anezo e vez kemmet *-eo* en *-ev-* ; da skouer : Bideo, Bidevez, Bideved ; Dreo, Drevez, Dreved.

## IV. REIZSKRIVADUR AN ANOIOU-TIEGEZ

Ha bremañ evit echui, hon eus eun nebeut geriou da lavarout diwar-benn doare-skriva an anoiou-tiegez.

Eun dra a bouez eo evit se stumm gwregel ha stumm lies an anoiou-se.

E Kerne, da skouer, ma vez ken kreñv all enni ar pouez-mouez war an eil silabenn diweza, ez eo distreset ar geriou a-wechou. Met daoust d'ar silabenn diweza da veza damvouget, e chom eno koulskoude, hag e teu adarre war wel pa gouez ar pouez-mouez warni, da lavarout eo pa vez hiraet ar ger gant eun dibenn-ger unsilabennek.

Skoueriou :

| | | |
|---|---|---|
| Gadal, | distaget Gad*e*l | met Gad*a*led. |
| Bizien, | distaget Bizi*e*n | met Bizi*a*ned. |
| Derrien, | distaget Derri*e*n | ha Derri*e*ned. |
| Pouliquen, | distaget Poul*i*k*e*n | met Poulik*a*ned |
| Halléguen, | distaget Haleg*e*n | met Haleg*a*ned. |
| Guéguen, | distaget Gweg*e*n | met Gweg*a*ned. |

Setu perak hon eus dibabet ar stummou : Gadal, Bizian, Derrien, Poulikan, Halegan, Gwegan.

Evit gouzout penaos skriva silabenn diweza an anoiou tiegez hon eus taolet evez ouz ar stumm lies ha gwregel.

1° Aes eo evel-se diforc'h ar geriou oc'h echui gant *-an* diouz ar re oc'h echui gant *-ant* (Hini ebet ne echu gant *-and,* daoust d'an doare-skriva gallek).

Skoueriou :

Alan, Alanez ; Morvan, Morvaned ; Kozian, Koziañed ; Bihan, Bihanez.

Briant, Brianted ; Kefeleant, Kefeleantez ; Hourmant, Hourmanted ; Roeniant, Roeniantez ; Prijant, Prijanted ; Rollant, Rollantez.

2° Aes eo diforc'h ar geriou oc'h echui gant *-od* diouz ar re oc'h echui gant *-ot*.

Skoueriou :

Baod, Baoded ; Kerlogod, Kerlogoded ; Merod, Merodez ; Rod, Roded ; Perrot, Perroted ; Roudot, Roudotez ; Tepot, Tepoted.

3° Hervez ar stumm lies pe ar stumm gwregel e weler n'eus ano tiegez ebet e brezoneg oc'h echui gant *-at, -et, -art* ; echui a reont gant *-ad, -ed, ard*.

Skoueriou :

a) *-ad :* Kavellad, Kavelladed ; Kergoad, Kergoadez ; Prad, Praded ; Evenad, Evenadez.

b) *-ed :* Alaoured, Alaouredez ; Aloued, Aloueded ; Aofred, Aofredez ; Aotred, Aotreded ; Kaneved, Kaneveded ; Kened, Kenedez ; Koied, Koiedez ; Dinasked, Dinaskeded ; Loued, Louedez ; Maged, Mageded ; Nezed, Nezedez ; Olived, Oliveded ; Pasked, Paskedez ; Poied, Poieded ; Skaoted, Skaotedez (Ha dre vras an holl anoiou oc'h echui gant an ano-gwanverb *-et* hag a zeu da veza *-ed* en anoiou-tiegez).

k) *-ard :* En hevelep doare ar geriou oc'h echui gant *-ard* a vez graet o liester en *-arded* hag o stumm-gwregel e *-ardez :*

Blanchard, Blanchardez ; Bouzard, Bouzarded ;



Goulard, Goulardez ; Suignard, Suignarded ; Plasard, Plasardez, hag all.

4° Ar geriou oc'h echui gant *-ff* e galleg a vez skrivet *-ñv* e brezoneg hervez o liester : Deoñv, Deoñved ; Henañv, Henañvez ; Gwellañv, Gwellañved.

Dre vras, evit gouzout hag-heñ ez echu eun ano gant *-k, -p, -t,* pe gant *-g, -b, -d,* n'eus nemet lakaat anezañ en e stumm lies hag en e stumm gwregel, hag e vo gwelet dioustu.

Kalz traou am bije gallet skriva c'hoaz diwar-benn an anoiou-tud ; gwelloc'h eo d'in kloza amañ an nebeut notennou-mañ en eur c'houlenn ouz ar re o defe traou da bismiga enno d'hen ober hep damanti. Plijadur am bo ma teuan a-benn da lakaat ar Vretoned da studia eul lodenn eus o yez, a oa chomet peuzdianav d'ar skrivagnerien betek-hen.

R. DELAPORTE.

# Roll anoiou-tud gant o liester hag o stumm gwregel

| Stumm gourel ha boutin | Stumm gwregel | Liester | Galleg |
|---|---|---|---|
| Alan | Alanez | Alaned | Alain |
| an Alaoured | Alaouredez | Alaoureded | Lalaouret |
| Allod | Allodez | Alloded | Allot |
| an Aloued | Alouedez | Aloueded | Lallouet |
| an Andre | Andreez | Andreed | Landré |
| an Aneval | Anevalez | Anevaled | Lannéval |
| an Anuhel | Anuhelez | Anuheled | Lannuzel |
| Aofred | Aofredez | Aofreded | Auffret |
| Aotred | Aotredez | Aotreded | Autret |
| an Aotrou | Aotraouez | Aotraoued | Autrou, Lautrou |
| an Aour | Aourez | Aoured | Naour, Le Naour |
| an Arvor | Arvorez | Arvored | Larvor |
| an Avanant (1) | Avanantez | Avananted | Lavanant |
| Bailh | Bailhez | Bailhed | Le Bail |
| Balavenn | Balavennez | Balavenned | Balaven |
| Balbouz | Balbouzez | Balbouzed | Balbous |
| Baleer | Baleerez | Baleered | Baler |
| Balc'h | Balc'hez | Balc'hed | Balc'h |
| Balp | Balpez | Balped | Le Balp |
| Baod | Baodez | Baoded | Le Baut |
| Baraer (?) | Baraerez | Baraered | Barazer |
| Bargil (?) | Bargilez | Bargiled | Barguil |
| Baron | Baronez | Baroned | Baron |
| Barre | Barreez | Barreed | Barré |
| Barz | Barzez | Barzed | Bars, Le Bars |

(1) E meur a lec'h e vez lavaret : An Avaneg, An Avaneien.



| | | | |
|---|---|---|---|
| ar Beg | Begez | Beged | Le Bec |
| ar Beleg | Belegez | Beleged Beleien | Bellec |
| Benjamin | Benjaminez | Benjamined | Benjamin |
| Beon | Beonez | Beoned | Beon |
| Bernard | Bernardez | Bernarded | Bernard |
| ar Berr | Berrez | Berred | Le Berre |
| Berteleme | Bertelemeez | Bertelemeed | Berthélémé |
| Bikrel | Bikrelez | Bikreled | Bicrel |
| Bideo | Bidevez | Bideved | Bideau |
| Bihan | Bihanez | Bihaned | Bihan, Le Bihan |
| Bihanig | Bihanigez | Bihaniged | Bihanic |
| Birrien | Birrienez | Birriened | Birrien |
| Bizian | Bizianez | Bizianed | Bizien |
| Bizouarn | Bizouarnez | Bizouarned | Bizouarn |
| Blanchard | Blanchardez | Blancharded | Blanchard |
| Bleuzenn | Bleuzennez | Bleuzenned | Bleuzen |
| Bloaz | Bloazez | Bloazed | Bloas |
| Boc'hru | Boc'hruez | Boc'hrued | Bauru |
| ar Bon | Boniez | Bonied | Le Bon (?) |
| Boniou | Boniaouez | Boniaoued | Boniou |
| Born | Bornez | Borned | Le Borgne |
| Bosenneg | Bosennegez | Bosenneien | Bossennec |
| Botorel | Botorelez | Botoreled | Bothorel |
| Boudehen | Boudehenez | Boudehened | Boudehen |
| Boudin | Boudinez | Boudined | Boudin |
| Bougenneg | Bougennegez | Bougenneien | Bouguennec |
| Boulc'h | Boulc'hez | Boulc'hed | Le Boulc'h |
| Boulig | Bouligez | Bouliged | Boullic |
| Boulonjer | Boulonjerez | Boulonjered | Boulanger |
| Boulzenneg | Boulzennegez | Boulzenneien | Boulzennec |
| Bourbigod | Bourbigodez | Bourbigoded | Bourbigot |
| Bourdoulouz | Bourdoulouzez | Bourdoulouzed | Bourdoulous |
| Bourc'hiz | Bourc'hizez | Bourc'hized | Bourhis |
| Bouzard | Bouzardez | Bouzarded | Bouzard |
| Braban (?) | | | Braban |
| ar Braz | Brazez | Brazed | Le Bras |
| Brenaod | Brenaodez | Brenaoded | Brenaut |
| Breniel | Brenielez | Brenieled | Bréniel |
| Brenner | Brennerez | Brennered | Brenner |
| Briant | Briantez | Brianted | Briand |

| | | | |
|---|---|---|---|
| ar Briz | Brizez | Brized | Le Bris |
| Bronneg | Bronnegez | Bronneien | Bronnec |
| Broustal | Broustalez | Broustaled | Broustal |
| Bruno | Brunaoez | Brunaoed | Bruno |
| | | | |
| Kadeg | Kadegez | Kadeien | Cadec |
| Kadê | Kadeez | Kadeed | Cadet |
| Kadiou | Kadiaouez | Kadiaoued | Cadiou |
| Kalloc'h | Kalloc'hez | Kalloc'hed | Calloc'h |
| Kaloneg | Kalonegez | Kaloneien | Calonnec |
| Kalvez | Kalvezez | Kalvezed | Calvez |
| Kamm | Kammez | Kammed | Cam, Le Cam |
| Kaneved | Kanevedez | Kaneveded | Canévet |
| Kaogant | Kaogantez | Kaoganted | Caugant |
| Kapiten | Kapitenez | Kapitened | Capitaine |
| Kardinal | Kardinalez | Kardinaled | Cardinal |
| Kariou | Kariaouez | Kariaoued | Cariou |
| Karneg | Karnegez | Karneien | Carnec |
| Karo | Karoez | Karoed | Caro |
| Kastell | Kastellez | Kastelled | Castel |
| Kavellad | Kavelladez | Kavelladed | Cavellat |
| Kefeleant | Kefeleantez | Kefeleanted | Quéfféléan |
| Kefeleg | Kefelegez | Kefeleged | Quéfféllec |
| Keineg | Keinegez | Keineien | Quéinnec |
| Kelenn | Kelennez | Kelenned | Quélen |
| Kelfenneg | Kelfennegez | Kelfenneien | Quelfennec |
| Kemener | Kemenerez | Kemenered | Quéméneur |
| Kemere | Kemereez | Kemereed | Quéméré |
| Kened | Kenedez | Keneded | Quénet |
| Keo | Keoez | Keoed | Quéau |
| Kerangall | Kerangallez | Kerangalled | Kerangall |
| Kerangevenn | | | Kerangueven (?) |
| Keraval | Keravalez | Keravaled | Keraval |
| Kerbrad | Kerbradez | Kerbraded | Kerbrat |
| Kerdevez | Kerdevezez | Kerdevezed | Kerdevez |
| Kerdraon | Kerdraonez | Kerdraoned | Kerdraon |
| Kere | Kereez | Kereed | Quéré |
| Kerferz | Kerferzez | Kerferzed | Kerfers |
| Kergoad | Kergoadez | Kergoaded | Kergoat |
| Kergourlae | Kergourlaeez | Kergourlaeed | Kergourlay |



| | | | |
|---|---|---|---|
| Kerc'hoaz | Kerc'hoazez | Kerc'hoazed | Kerhoas |
| Kerlogod | Kerlogodez | Kerlogoded | Kerlogot |
| Kerriou | Kerriaouez | Kerriaoued | Kerriou |
| Kerspern | Kerspernez | Kersperned | Kerspern |
| Keruzore | Keruzoreez | Keruzoreed | Krruzoré |
| Kervran | Kervranez | Kervraned | Kervran |
| Kevareg | Kevaregez | Kevareien | Quévarec |
| Kilheg | Kilhegez | Kilheien | Quillec |
| Kilherou | Kilheraouez | Kilheraoued | Quillérou |
| Kilhevere | Kilhevereez | Kilhevereed | Quillivéré |
| Kiniou | Kiniaouez | Kiniaoued | Quiniou |
| Kintin | Kintinez | Kintined | Quintin |
| Klakin | Klakinez | Klakined | Clacquin |
| Klaod | Klaodez | Klaoded | Claude |
| Klec'h | Klec'hez | Klec'hed | Le Clec'h |
| Kloareg | Kloaregez | Kloareged | Cloarec |
| Klostr | Klostrez | Klostred | Cloitre |
| Koant | Koantez | Koanted | Coent |
| Kokilh | Klokilhez | Kokilhed | Coquil |
| Koent | Koentez | Koented | Coent |
| Kognard | Kognardez | Kognarded | Cognard |
| Kochard | Kochardez | Kocharded | Cochard |
| Kochenneg | Kochennegez | Kochenneien | Cochennec |
| Koied | Koiedez | Koieded | Coiet |
| Kolleog | Kolleogez | Kolleoged | Colléoc |
| Kolleou | Kolleaouez | Kolleaoued | Colléou |
| Kollober | Kolloberez | Kollobered | Collobert |
| Komm | Kommez | Kommed | Com |
| Konan | Konanez | Konaned | Conan |
| Korbe | Korbeez | Korbeed | Corbé |
| Korbell | Korbellez | Korbelled | Corbel |
| Koroller | Korollerez | Korollered | Coroller |
| Korr | Korrez | Korred | Le Corre |
| Korvelleg | Korvellegez | Korvelleien | Corvellec |
| Koten | Kotenez | Kotened | Coten |
| Koton (ar c'h-) | Kotonez | Kotoned | Coton |
| Kouchevellou | Kouchevellaouez | Kouchevellaoued | Couchevellou |
| Kourtae | Kourtaeez | Kourtaeed | Courtay |
| Kozian | Kozianez | Kozianed | Cozien |
| Kozig | Kozigez | Koziged | Cozic |

| | | | |
|---|---|---|---|
| Krann (ar c'h-) | Krannez | Kranned | Crann |
| Krenn | Krennez | Krenned | Cren |
| Kudenneg | Kudennegez | Kudenneien | Cudennec |
| Kudoneg | | | Cudonnec |
| Kumunal | Kumunalez | Kumunaled | Cumunal |
| Kutuilh | Kutuilhez | Kutuilhed | Cutuil |
| | | | |
| Daeron | Daeronez | Daeroned | Daeron |
| Dall | Dallez | Dalled | Le Dall |
| Danteg | Dantegez | Danteien | Dantec |
| Dantig | Dantigez | Dantiged | Dantic |
| David | Davidez | Davided | David |
| Delen | Delenez | Delened | Délen |
| Delleg | Dellegez | Delleged | |
| Demeure | Demeureez | Demeureed | Demeuré |
| Deniel | Denielez | Denieled | Déniel |
| Derrien | Derrienez | Derriened | Derrien |
| an Deoñv | Deoñvez | Deoñved | Le Deuff |
| Dinasked | Dinaskedez | Dinaskeded | Dinasquet |
| Diraezon | Diraezonez | Diraezoned | Diraison |
| Dorval | Dorvalez | Dorvaled | Dorval |
| Doueren | | | Douérin |
| Dousen | Dousenez | Dousened | Doucen |
| Dreo | Drevez | Dreved | Dréau |
| Du | Duez | Dued | Le Dû |
| Duigou | Duigaouez | Duigaoued | Duigou |
| | | | |
| Emeri | Emeriez | Emeried | Emery |
| Emiri | Emiriez | Emiried | Emiry |
| an Eostig | Eostigez | Eostiged | Léostic |
| Etez | Etezez | Etezed | Etès |
| Evenad | Evenadez | Evenaded | Yvenat, Evenat |
| Even | Evenez | Evened | Even |
| | | | |
| Falc'hier | Falc'hierez | Falc'hiered | Falchier |
| Falc'her | Falc'herez | Falc'hered | Falher |
| Famer | Famerez | Famered | Famer |
| Favenneg | Favennegez | Favenneien | Favennec |
| Feoñ | Feoñez | Feoñed | Féon |
| Fer | Ferez | Fered | Fer |



| | | | |
|---|---|---|---|
| Ferelleg | Ferellegez | Ferelleged,<br>Ferelleien | Férellec |
| Fichant | Fichantez | Fichanted | Fichant |
| Filip | Filipez | Filiped | Philippe |
| Fitamant | Fitamantez | Fitamanted | Fitamant |
| Flatrez | Flatrezez | Flatrezed | Flatrès |
| Flejou | Flejaouez | Flejaoued | Fléjou |
| Floc'h | Floc'hez | Floc'hed | Floc'h |
| Floc'hig | Floc'higez | Floc'higed | Floc'hic |
| Floc'hlae | Floc'hlaeez | Floc'hlaeed | Floc'hlay |
| Foll | Follez | Folled | Le Foll |
| Fransez | Fransezez | Fransezed | Francès |
| Fur | Furez | Fured | Le Fur |
| | | | |
| Gadal | Gadalez | Gadaled | Gadal |
| Gag | Gagez | Gaged | Le Gac |
| Gall | Gallez | Galled | Le Gall |
| Gallou | Gallaouez | Gallaoued | Gallou |
| Gaonac'h | Gaonac'hez | Gaonac'hed | Gaonac'h |
| Gareg | Garegez | Gareien | Garrec |
| Gelleg | Gellegez | Gelleien | Guellec |
| Gevell | Gevellez | Gevelled | Le Guével |
| Gidal | Gidalez | Gidaled | Guidal |
| Glevareg | Glevaregez | Glevareien | Glévarec |
| ar Go | Goez | Goed | Le Goff |
| Goakolou | Goakolaouez | Goakolaoued | Goacolou |
| Goaer | Goaerez | Goaered | Goaër |
| Goaveg | Goavegez | Goaveged | Goavec |
| | | | Gautier |
| Gouez | Gouezez | Gouezed | Gouez |
| Goulard | Goulardez | Goularded | Goulard |
| Gourlaouen | Gourlaouenez | Gourlaouened | Gourlaouen |
| Gourlae | Gourlaeez | Gourlaeed | Gourlay |
| Gourmelon | Gourmelonez | Gourmeloned | Gourmelon |
| Gourvest | Gourvestez | Gourvested | Gourvest |
| Grall | Grallez | Gralled | Grall |
| Granneg | Grannegez | Granneien | Grannec |
| ar Grant | Grantez | Granted | Le Grand |
| Grilh | Grilhez | Grilhed | Grill |
| Gwazdoue | Gwazdoueez | Gwazdoueed | Goasdoué |

| | | | |
|---|---|---|---|
| Gwegen | Gweganez | Gweganed | Guéguen |
| Gwellañv | Gwellañvez | Gwellañved | Guellaff |
| Gwenan | Gwenanez | Gwenaned | Guénan |
| Gwenn | Gwennez | Gwenned | Guen, Le Guen |
| Gwenole | Gwenoleez | Gwenoleed | Guénolé |
| Gweñver | | | |
| Gwern | Gwernez | Gwerned | Le Guern |
| Gwezenneg | Gwezennegez | Gwezenneien | Guézennec |
| Gwifez | Gwifezez | Gwifezed | Guiffès |
| Gwichouz | Gwichouzez | Gwichouzed | Guichoux |
| Gwilherm | Gwilhermez | Gwilhermed | Guillerm |
| Gwilhermou | Gwilhermaouez | Gwilhermaoued | Guillermou |
| Gwilhou | Gwilhaouez | Gwilhaoued | Guillou |
| Gwilcher | Gwilcherez | Gwilchered | Guilcher |
| Gwioñvarc'h | Gwioñvarc'hez | Gwioñvarc'hed | Guyomarc'h |
| Halegen | Haleganez | Haleganed | Halléguen |
| Hamon | Hamonez | Hamoned | Hamon |
| Haridon | Haridonez | Haridoned | Lharidon |
| Helgoualc'h | Helgoualc'hez | Helgoualc'hed | L'helgoualc'h |
| Heliou | Heliaouez | Heliaoued | Hèliou |
| Hellou | Hellaouez | Hellaoued | Hellou |
| Hemeri | Hemeriez | Hemeried | Hemery |
| Hemon | Hemonez | Hemoned | Hémon |
| Henañv | Henañvez | Henañved | Henaff |
| Herri | Herriez | Herried | Henri |
| Hernod | Hernodez | Hernoded | Hernot |
| Herri | Herriez | Herried | Herry |
| Herrou | Herraouez | Herraoued | Herrou, L'Herrou |
| Herve | Herveez | Herveed | Hervé |
| Herviou | Herviaouez | Herviaoued | Herviou |
| Hir | Hirez | Hired | Le Hir |
| Hourmant | Hourmantez | Hourmanted | Hourmant |
| Hourz | Hourzez | Hourzed | L'Hours |
| Huiban | Huibanez | Huibaned | Huiban |
| Chaovel | Chaovelez | Chaoveled | Chauvel |
| Chaperon | Chaperonez | Chaperoned | Chaperon |
| Chaosi | Chaosiez | Chaosied | Chaussy |
| Chevañs | Chevañsez | Chevañsed | Chevance |
| Choufeur | | | Chouffeur |



| | | | |
|---|---|---|---|
| C'houiban (?) | C'houibanez | C'houibaned | Huiban |
| Inizan | Inizanez | Inizaned | Inizan |
| Ivineg | Ivinegez | Ivineged, Ivineien. | Ivinec |
| Yaouank | Yaouankez | Yaouanked | Yaouanc, Le Jeune |
| Yestin, Yistin | Yistinez | Yistined | Gestin |
| Yezekel (Yekel) | Yezekelez | Yezekeled | Jézéquel |
| Jak | Jakez | Jaked | Jacq |
| Jafre | Jafreez | Jafreed | Jaffré, Geffroy |
| Jain (Jahin ?) | Jainez | Jained | Jain |
| Jambrin | Jambrinez | Jambrined | Jambrin |
| Jamed | Jamedez | Jameded | Jamet |
| Jandron | Jandronez | Jandroned | Gendron |
| Jaouen | Jaouenez | Jaouened | Jaouen |
| Jegou | Jegaouez | Jegaoued | Jégou |
| Jord | Jordez | Jorded | Jort |
| Jouan | Jouanez | Jouaned | Jouan |
| Jourdren | Jourdrenez | Jourdrened | Jourdrain |
| Labous | Labousez | Laboused | Labous |
| Lae | Laeez | Laeed | Le Lay |
| Laport | Laportez | Laported | Laporte |
| Lapous | Lapousez | Lapoused | Lapous |
| Lavajen | Lavajenez (?) | Lavajened (?) | Lavagen |
| Laz | Lazez | Lazed | Laz |
| Leap | Leapez | Leaped | Léap |
| Leon | Leonez | Leoned | Léon |
| Levenez | Levenezez | Levenezed | Lévénez |
| Lidourenn | Lidourennez | Lidourenned | Lidouren |
| Loheag | Loheagez | Loheaged | Lohéac |
| Lochou | Lochaouez | Lochaoued | Lochou |
| Lochouarn | Lochouarnez | Lochouarned | Lochouarn |
| Louarn | Louarnez | Louarned | Louarn |
| Loued | Louedez | Loueded | Louët |
| Lousouarn | Lousouarnez | Lousouarned | Loussouarn |
| Lukaz | Lukazez | Lukazed | Lucas |
| Madeg | Madegez | Madeien | Madec |
| Maged | Magedez | Mageded | Maguet |

| | | | |
|---|---|---|---|
| Mahe | Maheez | Maheed | Mahé |
| Maniz | Manizez | Manized | Manis |
| Mao | Maoez | Maoed | Mao |
| Maodir | Maodirez | Maodired | Maudire |
| Martin | Martinez | Martined | Martin |
| Marzin | Marzinez | Marzined | Marzin |
| Mañson | Mañsonez | Mañsoned | Masson |
| Maze | Mazeez | Mazeed | Mazé (Cf. Mahé) |
| Mellou | Mellaouez | Mellaoued | Mellou |
| Miñgamm | Miñgammez | Miñgammed | Mengam |
| Menteour | Menteourez | Menteoured | Menthéour |
| Merod | Merodez | Meroded | Mérot |
| Merrien | Merrienez | Merriened | Merrien |
| Meudeg | Meudegez | Meudeien | Meudec |
| Meur (Ar) | Meurez | Meured | Le Meur |
| Mevel | Mevelez | Meveled | Mével |
| Meveleg | Mevelegez | Meveleien | Mévellec |
| Mioseg | Miosegez | Mioseged, Mioseien | Miossec |
| Moal | Moalez | Moaled | Le Moal |
| Maokaer | Maokaerez | Maokaered | Mocaër |
| Moenan | Moenanez | Moenaned | Moënnan |
| Mogn (Moñgn ?) | Mognez | Mogned | Le Moigne |
| Moreo | Moreoez | Moreoed | Moreau |
| Morio | Moriaoez | Moriaoed | Morio |
| Morvan | Morvanez | Morvaned | Morvan |
| Morvanou | Morvanaouez | Morvanaoued | Morvannou |
| | | | Motreff |
| Mouleg | Moulegez | Mouleien | Moullec |
| | | | Le Naon |
| Nedeleg | Nedelegez | Nedeleien | Nédélec |
| | | | Le Nen |
| Nezed | Nezedez | Nezeded | Nézet |
| Ni (An) | Niez | Nied | Le Ny |
| Nivez | Nivezez | Nivezed | Nivès, Nivez |
| Normant | Normantez | Normanted | Normand |
| Olived | Olivedez | Oliveded | Ollivet |
| Olier (an) | Olierez | Olfered | Lollier |
| Olivo | Olivaoez | Olivaoed | Olivo |



| | | | |
|---|---|---|---|
| Ostiz (an) | Ostizez | Ostized | Lhostis |
| Ozac'h (an) | Ozac'hez | Ozac'hed | Lozach |
| Pach (ar) | Pachez | Pached | Le Page |
| Pann | Pannez | Panned | Pann |
| Paogamm | Paogammez | Paogammed | Paugam |
| Park | Parkez | Parked | Parc |
| Parkig | Parkigez | Parkiged | Parquic |
| Parchemin | Parcheminez | Parchemined | Parchemin |
| Pasked | Paskedez | Paskeded | Pasquet |
| Pellote | Pelloteez | Pelloteed | Pelloté |
| Pennannec'h | Pennannec'hez | Pennannec'hed | Penanéac'h |
| Pennkrec'h | Pennkrec'hez | Penkrec'hed | Pencréac'h |
| Perenneg | Perennegez | Perenneien | Pérennec |
| Peron | Peronez | Peroned | Péron |
| Perrot | Perrotez | Perroted | Perrot |
| Pichon | Pichonez | Pichoned | Pichon |
| Piriou | Piriaouez | Piriaoued | Piriou |
| Plasard | Plasardez | Plasarded | Plassart |
| Ploe | Ploeez | Ploeedien | Ploé |
| Pluskelleg | Pluskellegez | Pluskelleien | Plusquellec |
| Pognoneg | Pognonegez | Pognoneien | Poignonec |
| Poc'her | Poc'herez | Poc'hered | Poher |
| Poied | Poiedez | Poieded | Poyet |
| Pol | Polez | Poled | Pol |
| Pontou | Pontaouez | Pontaoued | Ponthou |
| Postig | Postigez | Postiged | Postic |
| Poulikan | Poulikanez | Poulikaned | Pouliquen |
| Poulmarc'h | Poulmarc'hez | Poulmarc'hed | Poulmarc'h |
| Poupon | Pouponez | Pouponed | Poupon |
| Prad | Pradez | Praded | Prat |
| Prijant | Prijantez | Prijanted | Prigent |
| Puilhandr | Puilhandrez | Puilhandred | Puillandre |
| Rafalen | Rafalenez | Rafalened | Raphalen |
| Rannou | Rannaouez | Rannaoued | Rannou |
| Rest | Restez | Rested | Le Rest |
| Revelen | Revelenez | Revelened | Révélen |
| Richard | Richardez | Richarded | Richard |
| Riou | Riaouez | Riaoued | Riou |

| | | | |
|---|---|---|---|
| Riwal | Riwalez | Riwaled | Rivoal |
| Rod | Rodez | Roded | Rod (?) |
| Rodaleg | Rodalegez | Rodale (?) | Rodallec |
| Rogard | Rogardez | Rogarded | Rogard |
| Roeniant | Roeniantez | Roenianted | Roignant |
| Rochard | Rochardez | Rocharded | Rochard |
| Roc'hou | Roc'haouez | Roc'haoued | Rohou |
| Rollant | Rollantez (?) | Rollanted | Rolland |
| Rosparz | Rosparzez | Rosparzed | Rospars |
| Roudot | Roudotez | Roudoted | Roudaut |
| Roue | Roueez | Roueed | Roué, Le Roy |
| Rouz | Rouzez | Rouzed | Le Roux |
| | | | |
| Sajed (?) | Sajedez (?) | Sajeded | Saget |
| Salaun | Salaunez | Salauned | Salaun |
| Saliou | Saliaouez | Saliaoued | Saliou |
| Saoz | Saozez | Saozed | Le Saux |
| Skaoted (?) | Skaotedez | Skaoteded | Scotet |
| Skordia | Skordiaez | Skordiaed | Scordia |
| Skouarneg | Skouarnegez | Skouarneien | Scouarnec |
| Skoul | Skoulez | Skouled | Scoul |
| Sevaer | Sevaerez | Sevaered | Cévaër, Sevère |
| Sezneg | Seznegez | Sezneien (?) | Seznec |
| Simon | Simonez | Simoned | Simon |
| Sinou | Sinaouez | Sinaoued | Sinou |
| Sioc'han | Sioc'hanez | Sioc'haned | Siohan |
| Sitarell | Sitarellez | Sitarelled | Citharel |
| Siter | | | Cithérin |
| Sizun | Sizunez | Sizuned | Sizun |
| Stank | Stankez | Stanked | Stang |
| Stefan | Stefanez | Stefaned | Stéphan |
| Stervinou | Stervinaouez | Stervinaoued | Stervinou |
| Stumm | Stummez | Stummed | Stum, Le Stum |
| Suignard | Suignardez | Suignarded | Suignard |
| Sun | Sunez | Suned | |
| | | | |
| Taleg | Talegez | Taleien | Tallec |
| Tangi | Tangiez | Tangied | Tanguy |
| Tarideg | Taridegez | Tarideien | Taridec |
| Taro | Taroez | Taroed | Taro |



| | | | |
|---|---|---|---|
| | | | Tassin |
| Tavenneg | Tavennegez | Tavenneien | Tavennec |
| | | | Télant |
| Tepot | Tepotez | Tepoted | Thépault |
| Tersigell | Tersigellez | Tersigelled | Tersiguel |
| Titour | Titourez | Titoured | Le Titour |
| Tomaz | Tomazez | Tomazed | Thomas |
| Toullarc'hoad | Toullarc'hoadez | Toullarc'hoaded | Toulancoat |
| Toulleg | Toullegez | Toulleien | Toullec |
| Toutouz | Toutouzez | Toutouzed | Toutous |
| Touz | Touzez | Touzed | Toux, Le Toux |
| | | | Tréguier |
| Treusard | Treusardez | Treusarded | Treussart |
| Trevili | Treviliez | Trevilied | Trevily |
| Trividig | Trevidigez | Trevidiged | Trividic |
| Troadeg | Troadegez | Troadeien | Troadec |
| Tromeur | Tromeurez | Tromeured | Tromeur |
| | | | |
| Velli (ar) | Velliez | Vellied | Velly |
| Vetel | Vetelez | Veteled | Vétel |
| | | | Vitré |

*Notenn.* — Re hir ha re ziaes e vije bet sevel eur roll klok eus an anoiou-tiegez ; studiet hon eus hepken anoiou ar vugale o deus tremenet arnodennou « Breuriez ar Brezoneg er skoliou ». An hevelep labour a vefe d'ober evit an anoiou-tiegez all.

# Kant frazenn bemdeziek e Kerneveg Breiz-Veur

*Talvoudus e vo ar frazennou da heul da studierien hor Skol Uhel Emil Ernod e Roazon, ar re anezo a zo krog gant studi ar c'herneveg. Dudius e vint d'al lennerien all moarvat.*

*Moulet int bet gant R. Morton Nance e dibenn e levrig « Cornish for All ». An doare-skriva eo an hini reizekaet implijet gantañ. — R.H.*

DIVIZ EN EUN DAVARN

(*hervez A. Boorde, war-dro 1540*)

1. Dew 'roy deth da dheugh-why, Syra.
   *Doue [ra] roio deiz mat d'eoc'h-c'houi, Aotrou.*
2. Dew re-sowenno dheugh-why, maghteth.
   *Doue ra roio berz-mat d'eoc'h-c'houi, matez.*
3. Welcom ough-why, gwrek da.
   *Deuet-mat oc'h-c'houi, maouez (gwreg) vat.*
4. Dew re-dallo dheugh-why, Syra.
   *Doue r'ho paeo (ra dalvezo d'eoc'h-c'houi), Aotrou.*
5. Fatel yu genough-why ?
   *Penaos emañ (eo) ganeoc'h-c'houi ?*



6. Da, Dew re-dallo dheugh-why, mester da.
   *Mat, Doue r'ho paeo, mestr mat.*
7. Hostes, es bus dheugh-why ?
   *Ostizez, boued a zo ganeoc'h (eus boued d'eoc'h-c'houi) ?*
8. Es, Syra, grassaf dhe Dhew.
   *[Bez' ez] eus, Aotrou, trugarez (trugarekaan) da Zoue.*
9. Reugh bus dhemmo-vy, hostes dha.
   *Roit boued d'in-me, ostizez vat.*
10. Maghteth, es omma bara ha dewas ?
    *Matez, [bez' ez] eus amañ bara ha died ?*
11. Gwrek, dreugh quart gwyn dhemmo-vy.
    *Maouez, degasit [eur] c'hard gwin d'in-me.*
12. Benen, dreugh puscas dhemmo-vy.
    *Maouez, degasit pesked d'in-me.*
13. Maghteth, dreugh omma oyow hag amanyn dhemmo-vy.
    *Matez, degasit amañ viou hag amann d'in-me.*
14. Syra, bedheugh-why lowenak.
    *Aotrou, bezit-c'houi laouen.*
15. Hostes, pandr' a-wraf-vy pe ?
    *Ostizez, petra a baein (a ran-me paea) ?*
16. Syra, agas reken yu pemp denar.
    *Aotrou, ho kont eo pemp diner.*
17. Pes myldyr es alemma dhe Loundres ?
    *Pet mildir [ez] eus ac'hann da Londrez ?*
18. Syra, try-hans myldyr.
    *Aotrou, tri c'hant mildir.*

19. Bennath Dew genough-why, hostes dha.
*Bennoz Doue d'eoc'h (ganeoc'h)-c'houi, ostizez vat.*

20. Dew re-dharbarro nos da dheugh-why.
*Doue ra zarbaro noz vat d'eoc'h-c'houi.*

21. Dew re-dhanvonno dheugh-why fara yn-ta.
*Doue ra gaso d'eoc'h-c'houi beaj vat (beaji, pe en em gavout ervat).*

22. Dew genough-why.
*Doue ganeoc'h-c'houi.*

23. My a-s-desyr-why, commendyeugh vy dhe ol matas da.
*Me ho ped (ho c'hoanta c'houi), grit va gourc'hemennou (gourc'hemennaouit me) d'[an] holl baotred vat.*

24. Syra, my a-vyn gul agas commandment-why.
*Aotrou, me a raio (a venn ober) ho kourc'hemenn-c'houi.*

## FRAZENNOU DISHENVEL O ORIN
## (1600-1720)

*(Ouspenn frazennou diouz oberou Carew, Symons, Tonkin, Gwavas, Ustick, h.a., eun nebeut eilskrivet gant H. Jenner diouz dournskridou Bilbao ha Borlase ; ar frazennou 29, 44, 91, 98, 99, 100 a zo nevez, en o fez pe darn anezo).*

25. Ow Syra, ow Dama, ha my ow-honen.
*Va Zad, va Mamm, ha me va-unan.*

26. My, ha'w gwreg ha'w fleghes.
*Me, ha va gwreg ha va bugale.*



27. Benen vas ha dremas.
*Maouez vat ha den mat.*

28. Bugh, lejek ha lugh, tarow, ojyon ha denewes.
*Buoc'h, ounner ha leue, taro, ejen ha kole.*

29. Casek, margh hag ebol, mogh ha porghelly y'n crow.
*[Eur] gazeg, [eur] marc'h hag [eun] ebeul, moc'h ha perc'hell er c'hraou.*

30. Horth, davas hag on, gavar ha myn.
*Tourz, dañvad hag oan, gavr ha menn.*

31. Deves, en, gever ha menas.
*Deñved, ein, givri ha menned.*

32. Ys y'n dor, ys ow-sevel.
*Ed en douar, ed o sevel.*

33. Barlys, gwaneth ha kergh.
*Heiz, gwiniz ha kerc'h.*

34. Bara, bles ha brunyon.
*Bara, bleud ha brignen.*

35. Hagar-awel hag awel deg ; awel vas.
*Amzer fall (hakr avel) hag amzer vrao ; amzer vat.*

36. Yen-kewar, tarennow ha golowas (*pe* lughes), ergh.
*Amzer yen, taranou ha luc'hed, erc'h.*

37. Rew, gwyns ha cleghy, ha casergh.
*Reo, gwent ha kler, ha kazarc'h.*

38. Yma deudhek mys y'n vledhen.
*Bez' ez eus (emañ) daouzek miz er bloavez (blizenn).*

39. An vledhen yu deudhek seythen ha deugans.
*Ar bloaz en deus (eo) daouzek sizun ha daou-ugent.*

40. Hanter bledhen yu whegh seythen warn-ugans.
*[Eun] hanter vloaz en deus (eo) c'houec'h sizun warn-ugent.*

41. Quartan bledhen yu tredhek seythen.
*[Eur] c'hard bloaz en deus (eo) trizek sizun.*

42. Yma'n culyek ow-cana ; meten da dheugh-why !
*Emañ ar c'hilhog o kana ; mintin mat d'eoc'h-c'houi !*

43. A-yllough-why clappya (*pe* kewsel *pe* cows) Kernewek ? My a-yl. Ny-allaf.
*Ha [bez' e] c'hellit-c'houi komz kerneveg ? Me a c'hell. N'hellan [ket].*

44. Kynth yu cales y'n dalleth, my a-n-dysk y'n deweth.
*Daoust m'eo kalet en derou, me hen desk[o] en diwez.*

45. Fatel esough-why ow-cul ?
*Penaos emaoc'h-c'houi o vont (oc'h ober) ?*

46. Da, Dew re-dalo dheugh-why.
*Mat, Doue r'ho paeo (ra dalvezo d'eoc'h-c'houi).*

47. Yth-of-vy lowen a'gas gweles yn yeghes da.
*[Bez'] ez oun-me laouen d'ho kwelout e yec'hed mat.*

48. Yth-of-vy pur-lowen dh'agas gweles-why y'n meten-ma.
*[Bez'] ez oun-me laouen-bras (peurlaouen) d'ho kwelout-c'houi er mintin-mañ.*



49. Yth-of-vy lowen dhe glewes adhywortough-why.
*[Bez'] ez oun-me laouen da gaout eul lizer diganeoc'h (da glevout diouzoc'h-c'houi).*

50. Pana brys rag hern ? Prys da ha puscas luk (pe lour) !
*Pe briz evit harinked ? [Eur] priz mat ha pesked e-leiz !*

51. Dus omma dhe gavos an dega.
*Deus amañ da gaout an deog.*

52. Yth-esof-vy worth-agas-cara-why y'm colon.
*Emaoun-me ouz ho karout-c'houi em c'halon.*

53. Yth-of-vy agas gwas ysel.
*Emaoun-me ho servijer (gwaz) izel.*

54. My a-res mos dhe Loundres mes-a-dhorn (pe a-dhesempys).
*Me a rank mont da Londrez dioustu* (mes-a-dhorn : *maez a zourn*).

55. Yma dhemmo-vy treal yn Cort an Vyghternes.
*Eur varnadenn am eus (emañ d'in-me eur v.) e Lez ar Rouanez.*

56. My a-yl mos dre ol an wlas gans Tummas Pybor ha'y dhen.
*Me a c'hell mont dre ar vro a-bez (holl ar vro) gant Tomaz Pybor hag e vevel (e zen).*

57. Gwag of-vy : a-wraf-vy cavos hansel ?
*Naon am eus (gwak oun-me) : ha kaout a rin (a rin-me kaout) [eun] dijuni ?*

58. Gora an bara y'n forn.
*Lakaat ar bara er forn.*

59. Yu'n bara pebes luk ?
*Ha pobet a-walc'h eo ar bara ? (Eo ar bara pobet a-walc'h ?)*

60. Gora tus y'n skyber dhe dhrushya.
*Lakaat tud er c'hrignol (skiber) da zourna.*

61. Gora an vowes dhe shakya an cala.
*Lakaat ar vatez (maouez) da heja ar c'holo.*

62. Gora ow thus dhe'n fer dhe wertha lonnow.
*Lakaat va mevelien (va zud) d'ar foar da werza oc'hen (loen-ou).*

63. Dry tre an mona, ha perna moy.
*Degas tre an arc'hant, ha prena muioc'h.*

64. Bargenya gans den dhe vos dhe whel-sten.
*Ober marc'had gant eun den da vont d'eul labouradeg-staen.*

65. Ry dhe stener dek puns a'n vledhen.
*Rei d'eur staener dek lur [saoz] ar bloaz.*

66. Carya an stoff-stenes dhe'n stampys.
*Charreat ar c'hailh-staen d'ar waskerez.*

67. Carya an sten dhe'n fog.
*Charreat ar staen d'ar c'hovel.*

68. Es leth luk gans an vugh ?
*Laez a-walc'h a zo (eus) gant ar vuoc'h ?*

69. Honna nyns-yu vas ; yma-hy owth-om-dhon.
*Hounnez n'eo ket mat (a vat) ; emañ-hi o laeza (oc'h em zougen).*

70. Whylas tus dhe dreghy kesow.
*Klask tud da drouc'ha mouded.*

71. Whylas pobel dhe dreghy eythyn.
*Klask tud da drouc'ha lann.*



72. Mos dhe'n gof dhe hernya an vergh.
*Mont da [di] ar gov da houarna ar mirc'hed.*

73. Danvon rag myl a gentrow.
*Kas da gerc'hat (rak) mil a dachou.*

74. Gora an oghen y'n arajer.
*Lakaat an oc'hen ouz an (en) arar.*

75. Aras y'n kensa an don.
*Arat da genta (er c'henta) an donnenn.*

76. Treghy « ground-beaten » rag gones sugal.
*Trouc'ha douar marret da (rak) c'hounit segal.*

77. Gora an sogh ha'n trogher dhe'n gof.
*Kas ar souc'h hag ar c'houltr d'ar gov.*

78. Gora an dyns-harraw dhe'n gof dhe lemma.
*Kas dent an oged d'ar gov da lemma.*

79. Danvon rag tus dhe dreghy gorra.
*Kas tud da drouc'ha foenn.*

80. Whylas mejwesyon dhe vejy an ys.
*Klask mederien (med-wizien) da vedi an ed.*

81. Mos dhe'n mor y'n servys an Vyghternes.
*Mont d'ar mor e servij ar Rouanez.*

82. Mos dhe'n mor dhe gachya puscas.
*Mont d'ar mor da baka pesked.*

83. Gora an rusow y'n dour rag hern.
*Lakaat ar rouedou en dour da baka (rak) harinked.*

84. Tenna cans-myl warbarth.
*Tenna kant mil war eun dro.*

85. A-vynnough-why mos dhe'n tryg ?
*Ha mont a reot (a vennit-c'houi mont) d'an tre ? (da lavarout eo : da zastum kregin d'an tre).*

86. My a-vynsa mos tre, mar mynta. Mynsen.
*Me a yafe d'ar gêr, mar fell d'it (me a vennfe mont d'ar gêr, mar mennez-te). Bez' e karfen mont (Mennfen).*

87. My a-vyn agas gweles arta gorthewer.
*Me ho kwelo (me a venn ho kwelout) adarre en abardaez.*

88. Dew 'roy nos da dheugh. Dew re-'gas-benyggo.
*Doue [ra] roio noz vat d'eoc'h. Doue r'ho pinigo.*

89. Gon mur ras dheugh-why.
*Rei a ran (gouzon) kalz trugarez (meur c'hras) d'eoc'h-c'houi.*

90. Dew 'roy gras dheugh a wul da.
*Doue [ra] roio gras d'eoc'h d'ober vad.*

91. Lowena re-'gas-bo, lemmyn ha wosa-hemma.
*Levenez r'ho pezo, bremañ hag hiviziken (goude hemmañ).*

92. My ny-vennaf cows Sawsnek.
*Me ne fell ket d'in (ne vennan) komz saozneg.*

93. Pyu yu an den-ma ? Ny-wor den-vyth.
*Piou eo an den-mañ ? Ne oar den ebet.*

94. Yu honna agas whoer-why ? Yma-hy pur havel dh'y broder.
*Hoummañ eo ho c'hoar-c'houi ? Heñvel-mik eo-hi (emañ-hi peurheñvel) ouz he (d'he) breur.*

95. Cres Dew aberth-y'n chy-ma. Ow benath y'th chy re-bo.
*Peoc'h Doue e-barz an ti-mañ. Va bennoz ez ti ra vo.*

96. Mollath Dew y'n gegyn !
*Malloz Doue er gegin !*



97. Pen-bras, a-vynnough-why bos cregys ?
*Penn bras, ha fellout a ra d'eoc'h (a-vennit-c'houi) bout krouget ?*

98. Byth na-borth own a henna : rag gwell yu genef bewa bys vyken yn cres.
*Biken n'az pez (na zoug) aon a se (a hennez) : rak gwell eo ganin beva [da] virviken e peoc'h.*

99. Dus omma dhemmo. Kemer hemma y'th torn, Ke dhe ves arta, hep whetha dha gorn.
*Deus amañ betek ennoun (d'in-me). Kemer an dra-mañ (hemañ) ez tourn. Kae er-maez (da vaez) adarre, hep c'houeza da gorn (da lavarout eo : hep ober trouz).*

100. Gwreugh dysky Kernewek, na-vo gesys dhe goll pup-tra es gwres dheugh gans re-erel.
*Deskit (grit deski) kerneveg, [evit] na vo lezet [da vont] da goll pep tra a zo graet evidoc'h (d'eoc'h) gant re all.*

# ENSKRIVADURIOU BREZONEK

*E-doug miziou diweza* 1941, Ensavadur Breiz, *dre ar gazetenn* Arvor, *a bedas e genskriverien da ober eun enklask er parreziou diwar-benn an enskrivaduriou brezonek.*

*Talvoudus e vo evit an amzer da zont kaout eun alberz eus an enskrivaduriou a gaved en hor yez er bloaz* 1941. *Eun testeni e vo, o tiskouez pegen izel e oa kouezet ar brezoneg. A-benn hanter-kant vloaz marteze, pa vezo deut an enskrivaduriou brezonek da veza eun dra voutin, a-boan ma c'hellor kredi e veze gouzañvet en hon amzer eur seurt dismegañs da lavar an darn vrasa eus poblañs Breiz-Izel.*

*An daolenn da heul, adskrivet ha kempennet gant Kerverziou diouz ar respontou hon eus bet, n'eo ket klok. Bep sizun e teu d'imp respontou nevez, ha respontou all a zeuio c'hoaz moarvat, goude ma vo bet moulet ar pennad-mañ.*

*Erbedi a reomp d'ar re a gaso respontou nevez d'hon enklask ar pez hon eus erbedet da genta : rei d'imp an enskrivaduriou dres evel m'emaint, hep kemma netra enno, ha kas d'imp ouspenn munudou resis war o divout.*

*R.H.*



**BAOD, W.**

« Klasket em eus skritellou brezonek em c'hornad. N'em eus kavet nemet unan. Eun daolenn a zo bet lakaet, bout a zo daou pe dri miz, en eur chapel war ar maezou evit derc'hel soñj eus eur beleg maro e-pad ar brezel diweza-mañ. Laket eo warni ar geriou-mañ :

*Gradvat kartér Krann ha Kernantez d'er béleg A. er Gaillard marù aveit er vro d'er 17-6-1940. Epad pemp plé, overennet en des ér chapél-man (1934-1939) karet hag istimet get en ol. Pedet aveiton.*

**BEGNEN, W.**

Sed amañ an enskrivaduriou brezonek a zo er barrez :

1. *war ar c'hroaziou*

War an hent a ya a Vegnen da S. Alleustr, e-kichen hent Gweheno :

*Er men e uzou*
*En groez e badou*
*Pautred Begnen ne blegant ket*

War an tu arall eus ar groaz-se : *Revou Melet J. K.*

War an hent a ya Vegnen da S. Alleustr, e-kichen bourc'h Vegnen :

*Revou Melet Jesus-Krist ;*

izeloc'h :

*Avel hou tadeu, ô tud a Vegnén,*
*Chomet èl ma oh Breton ha krechen*
*Inouret Jésus, goarnet hou madeu*
*Ha konzet breton avel hou tadeu.*

War hent Begnen-Logunec'h :

*Er Groez e ma hun esperans ;*

izeloc'h :

*En dud*
*Hou tispriz hag hou tishanaù*
*Mes ni, ô Jésus*
*Ni e ven hou karein.*

War hent Begnen-Lokeltaz, e-kichen hent S. Yec'hann-Brevele :

*Groéz er vugale*
*Revou mélet*
*Jésus-Krist berpet*
*E*
*Parréz Begnén.*

2. war vogerou an iliz,

en tu diavaez, e lizerennou bras hag alaouret :

*Revou Melet Jésus-Krist*

Izeloc'h :

*Eit Gloer en Outrou Doue*
*Labour er Grechenion a Vegnen*

Tu an diabarz : war an daolenn skrivet warni anoiou ar re lazet e-pad ar brezel bras, en traoñ :

war an tu kleiz : *Marù int aveit omb*
war an tu dehou : *Pedamb aveit hè*

War maen-bez eur person douaret en iliz :

a-gleiz : *Dalhet doh er fe*
a-zehou : *Dalhet doh hou lezen*
war maen-bez : ***En Eutru Noury, Person Begnen (1771-1802).***



Ouz ar gador-brezeg :

a-gleiz : *Aveit biuein klasket deu dra*
e-kreiz : *Konzeu Doue er gadoer*
a-zeheu : *Doh taol Vask e vara*

War eur werenn-livet, a-us da zor an iliz :

a-gleiz :

*Revou mélet Jésus-Krist berpet*
*E parrez Begnen,*
*Er vro a Frans hag ér bed abéh.*

A-zehou :

*Guerhiés Vari, konseuet hemb péhed*
*Pedet eit omb*
*Ni hun es rekour doh oh.*

War eur werenn-livet all, en em gav a-gleiz : *Donezon er bersoned breton a eskopti Guened.*

3. *Hent ar Groaz*

Ano pep arzao a zo e brezoneg :

I. — *Jésus/e zou kondañnet d'er marù*
II. — *Jésus/e groez saùet ar e ziskoe*
III. — *Jésus/e goeh idan er sam/ag e groez*
IV. — *Jésus/dirak e Vam en doe kavet ar e hent*
V. — *Jésus/un den e sekour getoù doug e groez*
VI. — *Jésus/ur voez e za de dorchein e fas kousiet*
VII. — *Jésus/e goeh edan er groez en eil gueh*
VIII. — *Jésus/e lar dehe ouilein kentoh ar ou bugale*
IX. — *Jésus/e goeh idan er groez en dervet gueh*
X. — *Jésus/dihusket ag e zillad*
XI. — *Jésus/staget doh er groez*
XII. — *Jésus/e galon trezet arlerh e varù*
XIII. — *Jésus/e gorv distaget a zoh er groez*
XIV. — *Jésus/korf d'en douar, e inean d'er limbeu*

**BELZ, W.**

Hor c'henskriver a lavar : « Ne anavan nemet unan em c'hornad ; war eun davarn e S. Kadou, — eun davarnig e-kreiz kêr, — livet eo bet eun dek vloaz ' zo bennak :

*D'ar gwin mat.*

Ne deo ket e brezoneg Gwened ma welit emañ skrivet. Piou en deus merket ar geriou-se war ti an intañvez a zo o chom eno ? Eur moraer bennak moarvat, dastumet gantañ ar geriou-se a ziavaez, en deus graet o lakaat ».

**BRIGNOGAN, L.**

Eur gumun nevez-diazezet eo, en eun hañvlec'h brudet. War an tiez, n'eo o ferc'henned peurliesa nemet an hañverien, e lenner anoiou evel :

*Ker Anna, Ker Jeanne, Ker Naothir, Coz-nevez, Ker eol, Ker heol, Ty neich, Ty rustic, Ty roz, Roc'h mor, Ty Yann, Ker-Bugale, Men gurun, Breiz Izel, Ker Martha, Ker Guestan, Ty naour, Mad eo, Ker vian, Ker len vor, Ker an trez, Avel mor, Ar mor rustr, Ty ruz, Ker Alc, Ar mor bras, Loc ar Mor, ker Maria,*

hag all ; *Ker Dudi* a vez graet eus ar presbital.

**KALLAC, T.**

War bez an ao. Adolphe Michel e lenner :

*Ama eo kousket da viken Adolphe Michel (1903-1939)*
*a garas e vro Breiz dreist pep tra*



**KARAEZ, K.**

War eun ti, niv. 16 eus bali ar Porz-Houarn :

*Hostaleri an Digemer Mad.*

War bez ar barz H. Laterre (« Bodlann »), er vered :

*E koun ar barz Bodlann*
*ar Gorsedd*

**KARNOED, T.**

War maen-eñvor ar Re Lazet er brezel 1914, e lenner :

*Enor da botred vat Karnoet*
*Kouezet war an dachenn*

War bez an Itron Jaffrennou, mamm ar Barz Taldir :

*En envor eus an Itron Jaffrennou*
*Ganet Anna Ropars, 1839-1913*
***Pedet evit hi***

**KASTELLIN, K.**

War bez Ivon Ar Bodoleg, ezel eus « Gorsedd ar Varzed » :

*Ar gwir enep ar bed*
*Yvonig ar Bodoleg*
***1855-1941***

**KASTELL-PAOL, L.**

E Kastell, a-us da di-kenwerz ar barz Fanch Stefan, kemener er Ru Vras, ez eus eur skritell goad, livet warni :

*Dilhad mat / ouz eur priz dereat*

War an hevelep ti, ez eus eun enskrivadur all, souezus a-walc'h, — rak n'eo ket bet graet gant F. Stefan, anat eo ; er maen eo kizellet, a-us da zor an ti (ha n'eo ket dor stal Stefan), — hag an ti a zo unan eus kosa tiez Kastell marteze, d'ezañ doare ti bourc'hizien binvidik gwechall. Setu-heñ :

*Ty*
*Fisians*
*Goarsed — Merc'hed*

A-zioc'h ez eus ar bloavez ; hõr c'henskriver n'en deus ket hen notet ; eus an 18-vet ktv. e vefe an enskrivadur, emezañ.

## KEMPER, K.

A) *Talbennou war diez-kenwerz*

E-ti « Raoul », gwiskamantou, str. Kereon, ez eus eun talbenn-bruderez livet evel-mañ : Daou zen yaouank (eur gwaz hag eur vaouez), gwisket e giz Pont-'n-Abad, ha ganto dilhad nevez-flamm : emaint o tivizout gant daou zen koz, eur vigoudenn hag eur martolod. Ha setu o diviz (livet e lizerennou bras a bep tu d'an dresadenn) :

*Eus a belec'h e teuit, bugale, gant dilhad ken kaer ?*

*An dilhad-glao-mañ hon eus prenet e ti Raoul.*

Straed Toull-al-Laer, stal an dimezell Nedeleg, gwiskamantou (evit an dud a iliz, dreist-holl) a zo d'ezi an talbenn-mañ :

*D'ar guella marc'had.*



Dirak an ti-hent-houarn, eun ti-kenwerz (frouez, ispisiri) a zo d'ezañ eun talbenn evel-mañ :

*Traou-mad.*

Straed René Madec emañ stal-levrier an ao. Le Dault ; anavezet eo a-bell gant he skritell :

*D'al leoriou koz.*

« *Ti Koz* » a zo eun ti-debri krampouez ; « *Ti-Breiz* », dirak ar porz-houarn eun ti e vez gwerzet ennañ arrebeuri koz.

B) *Enskrivaduriou all*

El Lezvarn, eur skritell a zo staget e-kichen an nor :

*Difennet mad eo crachet war an douar.*

En Ti-Kêr, a-zioc'h an diri-a-enor, e weler taolennou diwar-benn aberz ar Vrezoned er brezel 1914-1918, hag a-us an enskrivadur-mañ :

*D'ar vugale Kemper maro evit ar vro.*

War eur savadur, e-kichen ar prefeddi, savet wardro 1935, e lenner ivez :

*Merc'hed Ar Mor, Enez Sun, Enez Eusa.*

## KEMPER-GWEZENNEG, T.

Nebeut a-walc'h a enskrivaduriou brezonek a gaver a-ziavaez d'an iliz. War dalbenn an iliz diouz tu ar c'hreisteiz, savet e mein-benerez kaer ha ledan, ez eus skeudennou-aelez bihan ; en o c'hoazez emañ an aelez-se, o terc'hel war o barlenn peb a skoed. War ar skoedou ez eo skrivet : *An iliz-mañ a zo bet savet er bloaz 1870.* Diaes a-walc'h eo lenn ar geriou-se,

n'eus nemet war ar skoed kenta ma lenner aes an dra-mañ :

*ANN*
*I*
*L*
*I*
*Z*
*MAN*

Re vihan eo ar skritur, al lizerennou, ha n'heller lenn pep tra nemet pa vez an heol diouz se.

E diabarz an iliz n'eus nemet bez ar person koz (Doue d'e bardono) a gement a vije brezoneg warnañ. Setu amañ an enskrivadur :

*Yves Marie André*
*Ganet e Prat, en 19 meurz 1862*
*Person e Kemper-Gwezennek, er 1ᵃ Mae 1905*
*A zo marvet er barrouz-man*
*En 3 a viz Genver 1937*
*Renet en deus parrouz Kemper epad 32 vloa*
*Gant furnez ha kalon*
*Karet gant Doue ha gant an dud*
*Doue da rei d'ezan e varadoz*

*Parrouzianis Kemper o deus*
*Savet ar maen-bez-man*
*dre anaoudegez-vat*

Ar bannielou ez eus warno ivez eur ger brezonek bennak ; dreist-holl ar re a zo bet adkempennet gant ar person nevez, an ao. Lec'hvien.

E traonienn C'houel ez eo bet prenet ti-annez eur vilin goz gant eur Belgiad. Hemañ en deus lakaet ober, e pleg an hent bras, e traoñ grav Ker-Vourbon,



e-tal ar pont a zo war ar stêr Lev o tispartia Kemper diouz Plourio, eur goudor bihan evit skeudenn Sz. Tereza ar Mabig-Jezuz. War ali person ar barrez, lakaet en deus skriva e lizerennou aour, war eur blakenn varmor, ar c'homzou-mañ :

*Santez Tereza, diwallit tud Kemper*

E diabarz an tiez, e kalz a blasou, e kaver taolennou graet gant greun gwiniz. Savet e oant bet, gant eur gouel bennak, eur mision pe gouel an ed. A-ispilh ouz ar mogeriou, er gegin, pe er sal-debri, e kaver anezo, gant eur ger pe eur frazenn bennak e brezoneg Treger warno, evel an dra-mañ :

*Salud d'ac'h, iliz ma farrouz.*

Evel ma weler e lec'h all, ez eus dre amañ eur g- « Ker Yann » bennak, savet peurliesa gant martoloded gounezet o retred ganto.

## KERLOUAN, L.

War eur maen-eñvor, savet dirak an iliz, a-us da straed vrasa ar vourc'h, ez eus, e lizerennou bras :

*Tremenidi*
*Eur bedenn*
*Evit bugale Kerlouan*
*A roas ho buhez*
*Evit*
*Ho bro*

Er vered, war eur groaz-vision, da heul eun enskrivadur latin, e lenner : *Yan Larhantec, Montroulez.* War beziou koz, n'eus nemet galleg ; war daou vez nevez e lenner :

*Aman / e skeud ar / Groaz en deus / hen doujet / eman beteg ar Varn / relegou karet / Jean Louis Donval / maro d'ar 26 a viz genver / 1937 d'an oad a 26 vloaz / pried Catherine Phelep / Doue ra bardouno de Anaoun.*

*Aman beteg ar varn / e repos hor Mam garet / Marie Ane Habasque / maro dar 24 a viz Ebrel / 1938, oajet a 80 vloaz / Pried Yves Lavarec / Va Doue esper am euz en ho trugarez.*

Er vourc'h, war ar staliou :

*Cafe*

*TY AN OLL, Abgrall Guenoc Tel. 1*

*Debit*

*Cabon Diskenn an Arvoris Epicerie*

War eur skol nevez-flamm, e lizerennou bras-bras (an enskrivadur en deus 50 smd uhelder ha 7 md hirder) : *Skol ar Groaz.* Diskibien ar skol a zo ganto al lizerennou S.G. war o bonedou. War diez, e lenner : *Ker Eol, Ty Marie Louise.*

## KIBEREN, W.

N'eus enskrivaduriou brezonek er gumun-mañ nemet ouz dor ar c'henkizou, anezo anoiou, skrivet peurvuia en eur yez trefoet pe c'hallekaet : *Stiren er mor, Castel er mor, Ty Breiz, Ty sant Mikel, Santez Anne, Stiren en di, Ty mam goz.* Eun nebeut anezo a zalc'h koun eus an anoiou-lec'h : *Ty er Zal,* — Er Zal a zo al lec'h emen e voe lazet ar chouanted hag an divroidi a-vil-vern ; *Er Stango* (Er Stankeu), *Kervamen.*



## KLEDEN AR C'HAB, K.

Dizoloet eo bet gant hor c'henskriver war voger chapel S. Treveur, hanter-hent etre ar vourc'h hag al Loc'h war bae Gwaien ; benet eo er mein ha diaestre eo da lenn ; e lizerennou gotek eo engravet.

*Ave - Amor de doe on croeas - da sant tremeur ha sant gueltas - ez boe fountet an chapel man - dan sul quent fest an speret glan - ouz... an dat drecont mil pemp cant eiz ha...*

Y. GARDON F. 1620

Adlivet e du eo bet an enskrivadur dre aked hor c'heneil, hag helenn eo bremañ.

## KONK-LEON, L.

E bered Lokrist e sav bez kaer Ar Gonideg, reizer ar brezoneg. Anavezet mat eo gant an holl an enskrivaduriou brezonek ha kembraek a zo engravet warnañ.

## DOUARNENEZ, K.

War ti-labour pesked an ao. Chemin, straed ar Chaoser, e lenner :

*Ty labour pesket*
*Merk ar c'habiten*
*Cook*

En hevelep straed, war di-gwarez ar martolod :

*Doue, enor hag ar vro.*

War di an ao. F. Bossennec, apotiker, straed Duguay-Trouin, ez eus

*Louzou evit al loened.*

Talbenn eur stal ma werzer enni frouez, ispiserez hag all, dalc'het gant an ao. Bosser er straed Duguay-Trouin ivez :

*Traou mad.*

War eun davarn, straed Sz Tereza :

*Buvette an Aod Vihan.*

*Breiz Izel* a zo ano eur fiñvskeudenndi ; war tiez d'ezo doare maneriou, e lenner : *Penn ar Menez, Ker Avel.*

## AR FAOUD, W.

War volz-kañv ar soudarded maro er brezel, ez eus skrivet :

*Parrez ar Faouet d'e soudarded maro er brezel 1914-1918.*

## AR FOUILHEZ, K.

War bez an aotrou Y. Picard, kelenner ha barz, e lenner :

*Yvonig Picard (1869-1925)*
*E Doue e kredan hag er vuhez da zont*

## GOULC'HEN, L.

En iliz ez eus eur skritell « *Taolen retrejou spirituel evit ar goazed ha merc'hed* ; ar skritell-se n'eus anezi nemet eur follenn-baper staget ouz dor an iliz. Emañ an hevelep skritell en holl ilizou all eus ar Vro-Bagan, nemet hini Brignogan. Bez' ez eus enskrivaduriou brezonek ivez war vannielou ar barrez, evel e parreziou all ar Vro-Bagan, nemet hini



Brignogan. O veza n'int ket a-wel en iliz, n'en deus ket gellet hor c'henskriver o eilskriva.

Er vered, war vaen-eñvor ar Re Varo e-pad ar brezel 1914-18, ez eus, e lizerennou bras a-walc'h :

*Evit Doue hag ar Vro*
*Parrez Goulven d'he bugale.*

Ar savadur-mañ a zo e neuz heñvel ouz hini eur groaz keltiek.

## GWENED, W.

Tost da iliz-parrez S. Padern ez eus eur chapelig e-lec'h ma tesk ar vugale ar c'hatekiz. War an tal-benn, a-dreist d'an nor-dal, ez eus engravet : *Congregation en dud iouank.*

War ti an aotrou Haroche, kenwerzour, Straed S. Gwenael e lenner

*Ty en traou mat.*

Brezoneger kar-e-yez eo an aotrou Haroche.

Er penn pella a gêr, war hent Pondi, e-tal chapel S. Gwen, ez eus eur c'halvar nevez-flamm, warnañ engravet

*Melet revou hur Salver Jezuz-Krist. 1934*

Eun dra all a zo da verka e Gwened, daoust ma n'eo ket marteze eun « enskrivadur » ez-resis, hogen embannerez e brezoneg kentoc'h. War paper-lizer ostaleri an « Dauphin », e traoñ ar follenn, emañ merket ar geriou-mañ :

*Hostaleri en « Dauphin », Guéned.*
*Hanen e zou un ti mat ha kouh.*
*Amen é kavér er guellan digemer,*

*er guellan gulé, er huellan taul.*
*Amen é tichennè me zad-kouh,*
*me zad eüé ; èl d'è é hran d'em zro ;*
*groeit èlon.*

War ar paperiou-embann emañ merket an hevelep geriou. An ostaleri-se a zo dalc'het gant tud eus departamant Penn-ar-Bed.

**GWENGAMP, T.**

Sed amañ an enskrivaduriou brezonek a gaver e Gwengamp :

Straed an Dreinded, war daou di
*Ti Karet* ha *Ti Bihan*

Hent Korle, war eur c'hafedi :
*Ty Cesair / hostaleri an digemer mat*

Straed S. Erwan, war stal eur marc'hadour-lunedou, an aotrou L. Bizien :
*Evit gwelet welloc'h*

Hent Brest, e-kichen bourc'h Louargad, war eur c'hafedi : *Ty Jos.*

E-tal ar porz-houarn, war bureviou an ao. Millardet, marc'hadour avalou-douar da hada, ez eus :
*Avalou-douar Breiz da hada*

An enskrivadur-se a zo bras-tre, ken hir hag an ti, 6 pe 8 metrad marteze, ha livet ruz war gwenn.

**GWIKLAN, L.**

War bez ar Re Varo er brezel, ez eus eur pennad



brezoneg hir, savet gant Hollsent ar Garreg :
*O bleveien gadarn ! ......*
*.........................*

**GWIPAVAZ, L.**

War savadur ar Re Varo er brezel 1914-18, e lenner :
*Evit Doue ag ar Vro*

**GWISKRIV, K.**

War ti ginidik ar barz Fanch ar May :
*Aman ema ganet*
*An Aotrou Fransez ar May, Person Sant-Inan*
*1852-1916*
*Labouret en eus pad e vuhe*
*Evit Breiz hag evit Doue*

War bez ar beleg Charlez-Fransez Lessard (1837-1904), person Rualleg :
*O va Doue, ho pet truez eus ho peleien tremenet*
*Ha plijet genoc'h dibab bepred beleien santel*
*Evit savetei an eneou.*

War bez an ao. Loeiz Nihuellou, beleg (1896-1925), e lenner ar gwerzennou-mañ aozet gantañ e-unan e-pad eur c'hleñved hir :
*Netra ne dalv en draonnienn-man*
*Nemet ober beteg ar pen*
*Bolonte Doue d'ar gwellan*
*ha mervel neuze dianken.*

Gwerennou-livet an iliz a zo taolennet warno buhez

S. Per, ha dindan pep unan anezo ez eus eur frazennig e brezoneg :

1. e latin : *Ecce Agnus Dei*
2. *Jezus a zistan an avel*
3. *Jezus a welc'h treid Sant Per*
4. *Sant Per a c'houel da vut nac'het Jezus*
5. *Sant Per ha Sant Yann o vont dave Jezus*
6. *Sant Per tennet eus ar prizon gant eun el*
7. *Sant Per a ro ar vuhez da Tabitha*
8. *Sant Per a barea an den mac'hagnied*
9. e galleg : *Les adieux de Saint Pierre et de Saint Paul.*

War an tiez-kenwerz, skritell nag enskrivadur brezonek ebet. Bremañ ez eus pemzek pe ugent vloaz, e oa war hent ar porz-houarn eun ostaleri gant ar skritell-mañ :

*Toull ar jistr mad.*

## LAMBER, L.

War bannielou ar barrez ez eus skrivet

*Santez Anna Pedit evidomp.*
*Sant Per Pedit evidomp.*
*Itroun Varia Lourdes, pedit evidomp*
*Roet gant merc'hed yaouank Lamber*
*Santez Jeanne d'Arc savit ar Frans*
*Santez Thereza ar Mabig Jezus pedit evidomp.*

War daolenn varmor ra Re Varo er brezel, en ilizparrez, e lenner :

*Eur bedenn en han Doue evit a re zo maro o tifen ar Vro.*



War savadur ar Re Varo er vered :

*Laniz-Per d'o zud maro er Vrezel 1914-1918.*
*Tremenidi, pedit evit ar re o deuz roet*
*o buez evit Doue hag ar Vro.*

War vez veleien ar barrez :

*Relegou an aotrounez bet persoun e Lan-Per*
*Ar pastor mad a ro e vuez evit e zenvet.*

## LANDIVIZIO, L.

« E Landivizio », eme hor c'henskriver », em eus gwelet eun nebeut bloaveziou 'zo, — ha moarvat emañ atao an traou evel-se, — o talvezout da skritell d'eur c'henwerz-gloan, war straed Brest, eun tammig izeloc'h eget an Ti-Kêr, ma'm eus soñj mat

*Stamm ar vro,*

e lizerennou brao, livet war ar c'hoad.

## LANILIZ, L.

E korn plasenn an iliz, e-kichen penn hent Treglonou (straed al Leandi) ez eus eur skritell, eun tammig a-zehou d'eur porrastell :

*Ludu du*
*Ludu melen*
*Ludu gris*

Kozik e tle beza ar skritell, rak lous a-walc'h eo deut da veza (1).

(1) E meur a lec'h a Vreiz-Izel, a gav d'imp, ez eus bet seurt skritellou da ober embann evit al ludu hag an temziou-douar. Paperennou-embann e brezoneg a zo bet embannet ivez gant marc'hadourien ludu : menegomp da skouer an hini a voe moulet e 1931 gant adstal al labouradegou Kuhlmann e Pondi, diwar-benn ar sianamid, hag a oa en eur brezoneg reiz-mat.

## LANGONED, W.

War eur bez er vered e lenner :

*Aman*
*E tiskuiz*
*Korf Marivonn Kozig*
*Tremenet d'an 29 Here 1934*
*D'an oad a 88 bloaz*
*Pedet*
*Eviti*

## LANRIVOARE, L.

War maen-eñvor soudarded varo ar brezel 1914-18, e lenner :

*Lanrivoare d'he bugale*
*Maro evit ar Franz*

## LESNEVEN, L.

O talvezout da skritell d'eun ti kenwerz-gloan, war ar blasennig a zo en tu hanternoz da leurenn ar Jeneral Le Flo, ez eus, e lizerennou izelvos, brao ha liou glas

*Ti ar Gloan*

## LEUAN, K.

E-kichen chapel I. V. Lourdes, dindan skeudenn an Itron Varia :

*Santes Mari, Mamm Doué,*
*Dioualllit ho pugalé.*

Savet eo bet nevez a-walc'h 'zo.



## LOMARIA-PLOUZANE, L.

En-dro da gador-brezeg Lomaria-Plouzane, e lenner : (1) *S. Sané o prezeg an Aviel,* (2) *Menehy S. Sané e Coat-ar-Hras.* Ar gador-se a zo bet savet e-pad m'edo person an Aotrou Mengant (1889-1907).

Heñ ivez a lakaas adnevezi chapel S. Bastain ha skriva war ar prenestr bras *Chapel S. Sebastien zo bet savet aman e guered ar vosen, er bloaz 1641.*

Lenn a reer c'hoaz war groaz ar vered-parrez : *Mean a uzo, hor feiz a chomo.* War groaz ar mision : *Aman eur beden a galoun / Daou ugent dervez a pardoun.* War ar maen-eñvor savet en enor da soudarded ha da vartoloded ar barrez, ez eus *Loc Maria d'he Vugale maro er vrezel.*

Beziou 'zo er vered, warno geriou brezonek, da skouer beziou kerent an Aotrou'n Abad Y. V. Perrot. Sed amañ an enskrivaduriou-se :

*Aman eo beziet corf Ollivier Floc'h pried da Mlle Yv. Philipot maro da 29 guengolo 1918 oaget a 58 bloaz Hag Marie Yv. Philipot e bried maro d'an 20 gwengolo 1935. 65 bloaz — Eur beden.*

War beziou all : *Aman eur beden.*

*Aman repos korf N*** prierd décédet d'a 2 a vis guerre 1913 oajet a 63 bloaz — Pedet Doue evitan.* Eun enskrivadur all a hañval beza :

*A man eo beziet korf M*** pried da N***. Tremenet e peoch dar 7 a vis kerzu 1909 oaget a pemp bloas a tri uguen / Pedit ma vo Doue laouen ouz va ene.*

*Aman e repos corf M*** oaget a 68 . maro dar*

*14 a vis c'huever er bloas 1896 pried da N*** — Pedit eviti.*

*Aman e bez e dud ema o tiskuiza corf M*** pried da N*** ganet e P*** tremenet e peoc'h e B*** da zeiz gouel Sant Michel arc'hel.*

*Aman gant korf e bried eo beziet korf N*** oaget a ...... / Doue r'o c'huruno en nenv evit ar mad o deuz great war an douar.*

*Hirio d'in me*
*Varc'hoas d'id te*
*da vont koulz ha me*
*d'an eternite.*

*Aman eo bez N*** — Pedit ma vo Doue laouen ouz va ene.*

**MONTROULEZ, L.**

E Montroulez e c'heller lenn eun daolennig-eñvori e marmor du war an ti m'eo ganet ennañ Emile Souvestre ; skrivet eo e brezoneg penn-da-benn ; lakaet eo bet eno gant an « Union Régionaliste Bretonne » e-tro ar bloavez 1910.

Soñj en deus ivez hor c'henskriver eus eur skritellig a oa gwechall e diabarz bureviou ar C'hef-Espern digor d'an dud, da zifenn skopa war an douar. Seurt skritellouigou, emezañ, en deus kavet du-mañ duhont e Breiz-Izel. Beza a-walc'h e oa an hevelep skridenn warni ha war an hini a gaver e Lez-varn Kemper.

**PENMARC'H, K.**

E diabarz iliz-parrez Penmarc'h eo merket, a-us



d'an doriou : *Dor-Dal, Dor ar Vadiziant, Dor Keriti, Dor Sant Per, Dor Sant Nonna, Dor Sant Gwenole.* Ar barrezianiz a ya e-barz dre an doriou-se hervez ma'z int eus S. Wenole, Keriti, S. Per, hag all. *Kef an Anaon* a weler skrivet ivez.

War savadur ar Re Varo :

*1914-1918*
*O sonj a jomo skrivet doun*
*En hor c'halonou*

Eur maen-bez bihan koz, hanter-uzet dindan an treid, e-tal an iliz er vered koz, a zo warnañ :

*Ama e re*
*pos Franse*
*za keloc'h*
..........
..........

Dibenn an enskrivadur a zo dilennus.

E S. Per, ez eus *Trao mad,* war eun ostaleri ; *Coste Nod* war unan all e-kichen an tour-tan.

E S. Wenole : *Restaurant TRAOU MAD,* war hent Porz-Karn.

**PLERANEG, T.**

« E Pleraneg ec'h anavezan tri enskrivadur e brezoneg : daou a bep tu d'an iliz, unan a-us da zelwenn ar Werc'hez,

*Ni ho salud, steredenn ar vor,*

an hini all a-us da aoter Sz Anna,

*Santez Anna, pedet evidomp,*

an trede a zo war eur banniel :

*Itron Varia Perroz, pedet evidomp.*

**PLESKOB, W.**

E bered Pleskob, war eur maen-bez, emañ engravet ar geriou-mañ :

*Amen é tichuéh én ur hortos seùel a varù de viù Mari-Perrin Corignet, treménet d'en 23 a Huenvér 1909 d'en oed a 68 vlé. Hi e zou bet mam en énevaded.*

Hag izeloc'h :

*Dom Eugène Corignet,*
*Person Sant-Philibert,*
*1871-1927.*

**PLISTIN, T.**

E Plistin, eme hor c'henskriver, e tle beza chomet eur skritell bennak e brezoneg war-lerc'h « Gorsedd » 1934. E-leiz a skritellou troet kaer a oa bet, hag en deus soñj beza gwelet unanig bennak pell goude ar gouel.

**PLONEIZ, K.**

War savadur ar Re Varo er Brezel :

*Doue hag ar Vro*

**PLONEOUR-LANVERN, K.**

A) er vered, war vez an ao. Quéré, bet person Ploneour, maro d'ar 1ᵃ a viz mae 1921 :



*O pet sonj ous o peleien*
*O deus prezeget deoch*
*comzou Doue (St Paul)*

B) war savadur-eñvor 1914-18 :

*Evit doue ac ar Vro*

K) war ar bannielou :

*Itron Varia Languivoa pedit evidomp*
*Sant Philibert pedit evidomp*
*Sant Eneour pedit evidomp*

**PLONGER, L.**

Er vered, war savadur ar soudarded maro er brezel, ez eus :

*Ploumoguer d'he bugale maro er vrezel.*

War groaz ar mision :

*Va Jesus misericord. Kant dervez indulj.*

War eur bez :

*Ama d'ar 6 a viz maè 1873 eo bet lakeat relegou an aotrou Felix Poullaouec maro missioner en enezen Haïti d'an 28 a viz gouere 1845.*

E penn eur bez all :

*Un dra santel a talvoudus*
*eo ar zonch da bedi evit ar re varo*
*evit ma vezint pardounet.*

En iliz, war sichenn delwennou sent, ez eus : *Stes Anna, St Alar.* Bez' ez eus ivez eun delwenn eus S. Ewan, eur baperenn gantañ en e zourn, skrivet warni : *E wir da bep hini.* Eun daolenn a zo en iliz

en eñvor d'ar soudarded varo ; warni ez eus skrivet :

*Evidoc'h eo ez int maro*
*Pedit alies evito*
*Soudarded Ploumoguer maro er brezel*

amañ roll an anoiou

*Doue r'o fardono.*

**PLOUARZEL, L.**

War gloc'hdi chapel Trezeien, e lenner ger-ardamez an dudjentil DU CHASTEL :

*Da vad e teuy*

War droad kalvar S. Alar, parrez Plouarzel :

*Pareet 1539*

gant daou verk dirak « pareet ».

**PLOUGASTELL, K.**

Hervez Toscer, (*Le Finistère Pittoresque*, lev. II, pj. 162), ez eus, e chapel S. Drenan, eun enskrivadur e lizerennou gotek a-zioc'h unan eus an doriou a-gostez :

*En bloaz mil pemp cant hanter cant nemet unan ez boe fontet an chapel man an eil sul e mae en amser maestr herry a Castell rector e Ploecastell va Faban Guergoz dit Monot guarner en chapel ma en enor da Doe ha Itro. Maria a cofort va sanct Adrian.*

**PLOUGERNE, L.**

War chapell Mikael Noblez :

*Ty an Aotrou Mikeal Nobletz.*



**PLOUNEOUR-TREZ, L.**

War eur stal ez eus :

*Ty korn. Beneat. Epicerie*

**PLOUVIAN, L.**

War savadur-koun ar soudarded maro er brezel bras :

*Plouvian d'he bugale maro er brezel*

En iliz, war ar c'heler pe marvskaoñ :

*Petra eo hor buhez-ni*
*Ho pet truez ouzin c'houi hor mignoned*

(Adskrivet eo bet an enskrivaduriou-se hervez ar reizskrivadur a-vremañ gant hor c'henskriver).

E Poullous hag e bered S. Jaoua e vije ivez enskrivaduriou brezonek war beziou. E bered ar barrez n'eus nemet galleg.

**PLUNIAO, W.**

« N'em eus kavet e nep tu skritell vrezonek ebet e parrez Pluniao. En iliz hepken, ha tro-ha-tro d'ezi en diabarz, e c'heller lenn :

*Sant Nikolas pedet aveidomp — Sant Eutrop pedet aveidomp* ».

**PORNALEG, K.**

Er vered, war vez eur c'houer, e ano Jakez Riou :

*Mervel a zo red*
*Quitet Doue n'eo ket.*

## POULAN, K.

Hervez eul levrig savet gant an ao. Chaloni Perennes a-zivout Poulan, setu ar pez a c'heller lenn war unan eus kleier an iliz-parrez, anvet *Cadouan* :

*G. Treutel Maire*
*Laouénan Tenzorier*
*Gant Poullanis oll on prenet*
*Ha gantho hanvet Cadouan*
*D'an iliz ez on bet roet*
*epad concil ar Vatican*
*1870*
*Teuzet on bet e Quemper*
*Gant an Autrou Jean.*

## REDENE, W.

War dor gostez an iliz :

*N. D. de Lorette / pedit evidomp*

## ROSGO, L.

« E Rosgo e oa, a-raok ar brezel, eur skritell kaertre dirak an ostaleri Person, ma ne fazian ket, a zo war-dro kreiz ar straed o vont eus leurenn an iliz d'ar c'hal. Ar skritell-se, graet gant *Kerga,* a oa eun tamm taolenn-goad en he sav e-tal prenestrou gwaregek an ti-debri. Livet e oa warni e-giz eur banniel hir o rodal eus al laez d'an traoñ, ha skrivet e oa eun dra bennak evel-mañ, e brezoneg, e lizerennou « keltiek » :

*Meuziou mat ...*
hag all ».



## RUALLEC, W.

War droad eur groaz e-tal an iliz ez eus :

*Va Doue . Digorit ho . Paradoz D'Hor . Soudardet*
*Maro evit . Ho Feiz . Ac ho Bro. Mission*

(an diwez a zo diverket).

Hag en iliz, war ar varvskaoñ pe marc'h-bez ;

*Doue * da * pardoni * d'an * anaon **
*Hac * a ro * D'hean * eurusted **
*Irie * d'in * arc'hoaz * d'ac'h **
*Buhez * santel * maro * santel **
** Peuc'h **
*Na ouelet ket * pedet*

## SKAER, K.

« Eilskrivet em eus diwar eur sichenn, warni delwenn eur Werc'hez Vari, etre Rosporden ha Skaer, en eur pennkêr, Penker-Koadigou :

diouz tu ar c'hornog (tu an hent) :

*Itron Varia*
*Ganvet*
*Enoret*

en iliz Plas-Kaer :

*Ni ho salud*
†
*1866*

diouz tu ar c'hreisteiz :

*Mamm Doue*
*hac hor mam*
*pedet evidomp*

*S COURET*
*ahanomp*

(en eil linenn, « mam » a skrivjod gant eun M hepken o veza moarvat ne oa mui lec'h da engrava an eil M. E lec'h I ar ger SIKOURET ez eus eur faoutenn er maen).

diouz tu ar reter :

*Pellaït diouzomp*
*PEP DROUK*
*Goulennet*
*evidomp*
*PEP MAD*
†

diouz tu an hanternoz :

*GOESTLA*
*a raomp doch*
*Ni hac hor bro*
*Graet*
*Ma vemp*
*EURUS*
*EN DOUAR*
*hac en env*
†

E-tal an delwenn c'hreunvaen-se, eur bonn a zo skrivet warni diouz tu an hent (hogos diverket eo, avat) :

*evit*
*Itron*
*Varia*
*Plascaer*



Iliz Plas-Kaer, a zo meneg anezi war sichenn an delwenn, a zo Chapel Plas-Kaer, e-kreiz ar parkeier, eun hent fall o kas d'ezi, eun tri c'hant metr bennak ac'halehont. N'oun ket bet betek enni ».

**S. YANN AR BIZ, T.**

En iliz, war ar feunteun a vez gwalc'het an daoulagad gant an dour anezi

*Dour ar biz*

War eur bez :

*Ama e repos*
*Ar c'horfou*
*Deus A. Fransces*
*Gourvil . Dcdet ar 1*
*Ebrel 1813 ac*
*Anna Deuniet*
*D. 180 . . .*

War eur bez all :

*pèdet dououé èvit ènè*

**SENTEVE, W.**

Er barrezig-mañ, eul leo bennak diouz Gwened, e lenner war ar c'halvar savet e-kreiz plasenn an iliz :

*Jésus, hou peet truhé doh er ré marù ér brezél 1914-1918*

En iliz, war eun daolenn livet, emañ skrivet ar geriou-mañ :

*Er ré en des kollet ou buhé ér brezél 1914-1918.*

Tost da Senteve, emañ chapelig Mongolorian ; enni, war diaz eur werenn-livet, e lenner :

*Intro Varia a wir sekour, pedet aveidomp.*

**S. NIKOLAZ, T.**

Er « Gorsedd » dalc'het e S. Nikolaz e oa bet eur genstrivadeg skritellou-kenwerz ; war he lerc'h eo manet meur a hini, da skouer war di Jobig Ar Flour, tavarner :

*C'houi ma mignon breizad ha na c'houlet ket dour*
*Tapet eur chopinad e ti Jobig ar Flour*

War di Ar Balc'h, kere :

*Set aman e kreiz ker*
*Ar balc'h botaouer-ler*

**TREFLEAN, W.**

« E parrezig Treflean ez eus — eur souez — hent ar Groaz displeget e brezoneg. Setu-heñ amañ :

1. *Jésus condañnet d'er marhue.*
2. *Jésus idan é groéz.*
3. *Jésus e goéh édan e groéz aveid er huéh quetan.*
4. *Jésus e gave é vam santél.*
5. *Simon er Cyrénéen e sekour Jésus de zougue é groéz.*
6. *Er Véroniq e dorche fas Jésus.*
7. *Jésus e goéh aveid en eil guéh.*
8. *Jésus e gave ar é hent er merhed a Jérusalem.*
9. *Jésus e goéh aveid en deirbet guéh.*



10. *Jésus dihusquet ag é zillad.*
11. *Jésus staget d'oh er groéz.*
12. *Jésus e varhue doh er groéz.*
13. *Corv Jésus e zou distaget a zoh er groéz.*
14. *Corv Jésus lakeit ér bé.*

« En iliz-se, stag ouz ar voger, e welomp eun daolennig vein marbr, engravet warni :

*Trugairé de sant Jojeb — 1893* ».

*da vezañ embannet hep dale*
*gant « Skridoù Breizh »*
*35, rue Traverse, Brest*

eil mouladur

# An Aotrou Bimbochet e Breizh

romant gant ROPARZ HEMON

*war ar stern :*

Geriadur Brezhonek-Gallek
Roparz Hemon

ar c'hlokañ eus ar geriadurioù bet embannet betek-hen

# GWALARN

Kelaouenn viziek

Rener : Roparz Hemon

Priz : 50 lur ar bloaz

Kas an arc'hant da :

L. Nemo, 110, Bd. de Metz, Rennes

(C. C. 121-10 Rennes)

Priz an niverenn : 10 lur